# AVIEL REVÉ ST. MAHEU, TROEIT É BREHONEC GUÉNET, DRÉ CHRISTOLL TERRIEN

Christoll TERRIEN



# L'ÉVANGILE

SELON

# ST. MATTHIEU,

TRADUIT EN BRETON DE VANNES

# AVIEL

SEVÉ

# ST. MAHEU,

## TROEIT É BREHONEC GUÉNET,

DRÉ

CHRISTOLL TERRIEN,

GUÉNEDIGC AG ER GÆR A LOCH RYAN, (MORBIHAN.)

---

LUNDAYN,

1857.

*I certify that this work has been printed for His Highness Prince Louis-Lucien Bonaparte, and that the entire impression consists of two hundred and fifty copies and one on thick paper.*

George Barclay,
28 Castle Street, Leicester Square



# AVIEL

HERVÉ

# ST. MAHEU.

## Pennad I.

LIVR a rumadiguéah Jesus Chrouist, mab David, mab Abraham.
2 Abraham e oé tad Izaac; hag Izaac e oé tad
Jacob; ha Jacob e oé tad Judas hag é vredér;
3 Judas en doé bet Pharez ha Zara a é briéd
Thamar; Pharez e oé bet tad Esron; Esron tad Aram;
4 Aram tad Aminadab; Aminadab tad Naasson;
Naasson tad Salmon;
5 Salmon tad Booz ha Rahab; Booz en doé bet
Obed a Ruth; Obed e oé tad Jessé;
6 Ha Jessé e oé tad David hag e oé bet roué; er
roué David e oé tad Salomon dré er voés e oé bet priéd
Uri.
7 Salomon tad Roboam; Roboam tad Abia; Abia
tad Aza;

8 Aza tad Josaphat; Josaphat tad Joram; Joram tad Ozias;

9 Ozias tad Joatham; Joatham tad Achaz; Achaz tad Ezechias;

10 Ezechias tad Manassé; Manassé tad Amon; Amon tad Josias;

11 Josias tad Jecbonias hag é vredér, péré en doé bet en amzér m'é cassent er bobl Juif de Vabylon:

12 Ha tré m'é oé bet é Babylon, Jechonias e laquas ér bed Salathiel; Salathiel e oé bet tad Zorobabel;

13 Zorobabel tad Abiud; Abiud tad Eliacim; Eliacim tad Azor;

14 Azor tad Sadoc; Sadoc tad Achim; Achim tad Eliud;

15 Eliud tad Eleazar; Eleazar tad Matham; Matham tad Jacob;

16 Ha Jacob e oé tad Jojeb priéd Mari, a béhani é ma ganet Jesus e hanhuér CHROUIST.

17 Dré-zé, bout e zou én ol a houdé amzér Abraham betic David, puarzec rumad-tud; hag a houdé David betig en divroedigueah de Vabylon, puarzec rumad-tud; hag a houdé en divroedigueah de Vabylon betig er Chrouist, puarzec rumad-tud.

18 Mæs ganedigneah er Chrouist e digoéhas él-men; Mari, mam Jesus goudé ma oé diméet de Jojeh, e hum gavas, hemb ne oent bet en eil guet er guilé, brazès dré er Sperèd-Glan.

19 Ha Jojeh, hé friêd, péhani e oé un dén fur, ha ne venné quet gober goah anchi, e laquas én é chonge d'hi hass quit, hemb sannein grieg.

20 Mæs eid en diboénein, un Æl a herh Doué, e n'hum ziscoas dehou én un huné, hag e laras dehon: Jojeb, mab David, ne zouget quet chome guet Mari hou priêd; rac er fréh hi dès engehented e zou dré en Sperèd-Glan.

21 Hi e laquei ér bed ur mab, ha hui en hanhuou Jesus; rac ma vou ean e zivéhiou é bobl a ou féheden.

22 Mæs quement-cé ol e digoéhas aveid ma vehé laqueit de vout guir er péh e oé bet laret guet en Eutru Doué, dré er Profæd, én ul laret:

23 Chetu, ur hùerhiés e vou mam, hag hi e laquei ér bed ur mab, hag ean vou hanhuet Emmanuel, de laret-é, Doué guet-n-omb.

24 Ha Jojeb ar lérh ma oé dihunet ag é gousg, e hras él m'en doé gourhemennet dehou en Æl aberh Doué, hag e tigeméras é voés.

25 Mæs e n'hanàuas quet anchi betig ma oé ganet hi mah quetan-ganet; hag ean hanhuas anehou Jesus.

PENNAD II.

EN amzér ma oé ganet Jesus é Bethleem kær a Juda, é gré er roué Herod, chetu, e tas é Jerusalem Magèd a-zoh er Sàue-hiaul,

2 Peré e houlenné: Mèn e ma er Roué nehué ganet d'er Juivèd? rac guèlet hun nès é stiren ér Sàue-hiaul, ha deit-omb d'en adorein.

3 En nehuèted-zé e laqas poén é peu er roué Herod, hag ol é Jerusalem guet hou.

4 Dastum e ras er Pen-Vèlean hag en Scribed ag er bobl, hag ean e houlennas guet-hai, é mèn e talié bout ganet er Chrouist.

5 E Bethléem Juda, e larant-int dehou: rac él-men é ma bet scrihuet guet ur Profæt:

6 Ha té Bethléem kær a Juda, n'en dous quet en distérran é mesq er hærieu bras a Juda: rac a han-as seuël e hrei en Eutru e zeli bout er Roué Israël me fobl.

7 Nezé Herod e gonzas doh er Magèd é cuh, eit gout mad guet-hai pegourz en ou doé guélet er stiren.

8 Ha doh ou davaiein de Vethleem, ean e laras dehai: Quêrhet hag aterect erhat a zivout er hroaidur; hag a p'hou-pou ean cavet, laret-ean d'eing, eit ma hein ehué d'en adorein.

9 Diar er honzeu zé ag er roué, iud e yas hou ç'hent, ha quentéh er stiren ou doé guélet én ou brô, e splannas arre én ou rang, hag ou hassas bet que h'um chomas ar el léh ma oé er hroaidur.

10 Ne oé quet bihan er léuiné ou doé bet a pe huélant er stiren; monet e raut quentéh én ty.

11 Hag ino e cavant er hroaidur guet Mari é vam, hag e stouyant étal d'hou, eid en adorein; Nezé ind e zigueoras ou zrésolieu, hag e guenigeas dehou, é rô, eur, ançans, ha mirrh.

12 Hag el m'a oé bet gourhemennet dehai dré un huné a berh Doué, ne vezent quet oeid en drô de gavouèt Herod, ind e yas d'ou brô, dré un hent arall.

13 Goudé ma oent oueid quit, chetu un Æl aberh en Eutru Doué e zas de gavouet Jojeh épad ma oé cousquet, hag e laras dehou: Sâhet, ha queméret er hroaidur hag é vam, quêrhet d'er vrô a Egypt, ha ne zet quet én drô héet que u'el lareiu d'oh, rac Herod e glasquou er hroaidur eit el laquat d'er marhue.

14 Jojeh enta e sâuas, e guemeras én noz-cé er hroaidur hag é vam, hag e zas d'en Egypt.

15 Ean e chomas ino betic marhue Herod, eit ma vehé bet laqueit de vout guir er honzeu-men en doé laret guéharal er Eutru Doué dré é Profet: Me més galhuet ma mah ag er vrô a Egypt.

16 Nezé Herod é huélet en en doé en tri Mage groeit goab anehou, e hum laquas én arfleu, hag a gassas de lahein, é Bethléem hag én ol vrô, en ol vugalé ag en ouaid a zen-vlai, ha youanch, revé en amzér en doé merchet dehou en tri Mage, en doé bet atercet guet calz a boén.

17 Nezé e oé bet laqueit de vout guir er péh en doé laret er Profæt Jeremi:

18 Cleuet e zou bet é Rama un trous vras, clemmeu ha boéhieu hirvoudus: Rachel e ouil d'hé bugalé, ha ne fal quet dehi bout disglaharet, rac nen d'int quet mui.

19 Mæs, goudé marhue Herod, chetu un Æl aberh Doué e hum ziscoas én un huné de Jojeb én Egypt,

20 Hag e laras dehou: Sàüet, ha queméret er hroaidur hag é vam, ha querhet d'er vrô a Israël, rac marhue-é er ré e glasqué er hroaidur aveid al lahein.

21 Jojeb e sàüas, e queméras er hroaidur hag é vam, hag e yas en drô d'er vrô a Israël.

22 Mæs a pe gleuas e oé Archelaus roué er Jude, é léh Herod é dad, ne gredas quet anehou monnet bet inou: ha diar ur gonz vad én doé bet én un huné, ean e hum dennas é Galile;

23 Hag e yas de chome d'ur guær hanhuet Nazareth, ait ma vezé bet laqueit de vout guir er gonze-men ag er Brofætéd: Hanhuet-vou Nazaréen.

## Pennad III.

EN amzér-zé e tas Yehan er Badéhour de perdêg én distroyeu a Jude,

2 Hag én ul laret: Hum troeit d'en Eutru Doué, rac Ranteleah eu Nean e zou tost.

3 Rac hennéh é a péhani en dès er Profæd Izaias conzet, én ul laret: Vouéh en hani e huid é léh distrô: campenet hent d'en Entru, éonnet é vinogeneu.

4 Hag er Yehan-zé en doé er zé a vleàu camel, hag er gouris lær ardrô d'é digroézel, hag é vouid e oé guêlion-raden ha mél gouih.

5 Nezé Jerusalem, hag er Jude ol, hag en ol vrô ar-drô d'er Jourdan, e zas er mæz d'er gahouét,

6 Hag ind e oent badéhet guet hou ér Jourdan, goudé en dout anshuet hou féhedeu.

7 Mæs pe e huélas calz a Pharisiénèd hag a Saducénèd tonnet de vout badéhet, can e laras dehai: Rumad en aéred, pihue en dés desquet t'oh de n'hum dennein araug er trébillen de zont?

8 Groeit enta fréh mad a zistroedigueah.

9 Ha ne chonget quet de larein én hoh hou-unan: Ni hun uès Abraham hun tad: rac me lar doh penans e ell Doné seuel a zoh er mein-zé bugalé de Abraham.

10 Hag er vohal e zou a hell laquet arh er hourieu
er gué: rac-sé peb huéeu péhani ne zoug quet fréh
mâd e vou trohet ha taulet én tan.

11 Aveid-ou mé, me vadé eu deur a zistroedigueah;
mæs eu hani e zei ar me lerh, e zou drest-ou; n'ou
quet aveid zistaquellein é boteu; ean hou badéi guet er
Sperèd-Glan ha tan.

12 Ean en dès er scubellen, en é zourn hag e
scupou erhat é leur, hag e zastumou en éd ér juler,
mæs er pell e vou taulet én en tan divougus.

13 Nezé Jesus e zas a zoh Galile d'er Jourdan de
gahouët Yehan, aveid hout badéhet guet hou.

14 Mæs Yehan e viras dehou, én ul laret: Ret-é
d'eign de vout badéhet guen-oh, ha deid oh de me
gahouët?

15 Ha Jesus e laras dehou: Lézet de ober bremen;
rag él-cé e vou laqueit peb tra de vout é guirioné.
Nezé ean el lézas de vonuet.

16 Ha goudé ma oé bet badéhet, Jesus e saüas rag-
tal a ziar en deur, ha chetu en Nean e oé digueoret
dehou, hag e huélas Sperèd Doué dischennein él ur
glom, ha splannein ar-n-hou:

17 Ha chetu ur vouéh a zoh en Nean e laras:
Hennéh-memb e zou me Mah carettan, é péhani e m'ès
laquet ol me garanté.

## PENNAD IV.

NEZÉ er Sperèd-Glan e gassas Jesus d'en distro eit ma vezé bet anzéet guet en diaul.

2 Hag arleh en dout yunet deu-uiguênd dé a deu-uiguênd noz, e tas hoant dehou nezé.

3 Hag en diaul e dostas dehou, én ul laret: Mar d'oh Mab Doué, gourhemennet ma troei er mein-men de vara.

4 Mæs Jesus e laras: Scribuct-é, Mab dén ne vihue quet hemb quin guet bara, mæs guet peb conze e za a vêg en Eutru Doué.

5 Nezé en diaul en dougas d'er gær santel, bet arh lein en Ty-Doué.

6 Hag e laras dehou: Mar d'oh Mab Doué, hum daulet d'en dias: rac scrihuet-é: Gourhemennet en dès Doué d'é Æled dihoallein doh-oh, hag ind hou tougou én ou deourn guet eun ne zehé d'hou troèd scoein doh ur mein-benac.

7 Jesus e laras dehou: Scrihuet-é ehué: Ne anzéhet quet en Eutru hou Toué.

8 En diaul en dougas hoah arh lein ur manné ihuel: hag én ur ziscoein dehou ol er ranteleaheu ag er bed, gued ol ou vrastæd;

9 Hag ean laras dehou: Me rei d'oh ol en treu-zé
mar stouyet dirac-oh eit m'adorein.
10 Mæs Jesus e laras dehou: Pella, Satan, rac
scrihuet-é: Hui e adorou en Eutru hou Toué, ha ne
chervighet meit hou.
11 Nezé eu diaul el lausquas; ha quentéh, en Æléd
e dostas dehou eid er chervige.
12 Mæs pe gleuas Jesus penauz e oé bet dalhet
Yehan, en hum denuas én Galilé;
13 Hag arlerh en doé en n'hum tennet a Nazareth,
e tas de chome é Capharnaum, kær arvorec, tost de
Zabulon ha Nephtali;
14 Aveid ma vezé laqueit de vout guir er péh e
zou bet laret dré er Profæt Izaias, én ul laret;
15 Douar Zabulon ha douar Nephtali, arh hent er
môr, en tu arall d'er Jourdan, Galile en dud a zianvés;
16 En dud péhani e oé azéet en devalen, en dés
guélet ur goulaouen bras, hag aveid er ré e oé azéet
eu brô ha tihoeldæt er marhue, er goulou e zou
sáuet.
17 Nezé Jesus e digoras é vêg de herdégue hag e
laras: Hum troeit de zoué, rac Ranteleah en Nean e zou
tost.
18 Jesus én ur valé é rible môr Galile e huélas deu

vrér, Simon hanhuet Pierre, hag Andreu é vrér, péré é daulé ou rudeu er mór; rac pesquètarion oént.
19 Hag ean e laras tehai: Deit guet-n-eign, ha me hrei a han-oh pesquètarion tud.
20 Quentéh ind e lausquas ou rudeu hag en hélias.
21 Jesus én ur monned pelloh, e huélas deu vrér arall, Jaq mah Zebede ha Yehan é vrér, péré e oé én ur vâg guet Zebede ou zad é auzein hou rudeu, hag ean ou galhuas.
22 Ha quentéh ind e lausquas er vâg hag ou zad hag en hélias.
23 Ha Jesus e yas dré en ol Galile, de quelen én ou synagogueu, ha de berdègue aviel er ranteleah, ha de yahat quement clinhuet, ha quement gouander, e oé é vésq en dud.
24 Hag er vrûd a quement-cé e yas dré en ol Syrie; hag en dud e tigassas dehou en ol ré clan, ré dalhet guet mar a clinhuet, guet mar a goallboén, hag er ré dalhet guet en drong-sperèdeu, hag er ré lôvrec, hag er ré peluhet; hag ean e yahas anehai.
25 Hag un nivéh bras a dud en hélias, a zoh er Galile, hag a zoh Zecapolis, hag a zoh Jerusalem, hag a zoh Jude, hag a zoh en-tu-hont d'er Jourdan.

PENNAD V.

JESUS é huélet un nivéh tud doh en héli, e yas ar ur manué; hag azéas ino gued é zisciplèd tro-ha-tro dehou:

2 Hag ean e zigueoras é guennen, hag hum laquas d'ou quelein, én ul laret:

3 Enrus er ré berr a sperèd, rac Ranteleah en Nean e zou dehai.

4 Eurus er ré a galou vad, rac eu douar a vuhé e vou dehai.

5 Eurus er ré e ouile, rac ind e vou disglaharet.

6 Eurus er ré en dès hoant ha séhet d'er santeleah, rac goalhet-veint.

7 Enrus er ré trugarehus, rac ind e gavou trugaré.

8 Eurus er ré glan a galon, rac ind e huélou Doué.

9 Eurus er ré a-beah, rac galhuet veint bugalé de Zoué.

10 Eurus er ré en dés de poéniat dré en arben ag er santeleah, rac Ranteleah en Nean e zou dehai.

11 Hui e vou eurus a pe vehet ansquiuet, goal-casset, ha ma vou goal gonzet, é guen, a han-oh, dré en arhen a me ç'hanhue.

12 Hum laouénet nezé, ha beét lan a léuiné, rac

bras e zou ou cobr én Nean; rac él-cé me oé bet goalcasset er brofédèd péré e zou bet én bou rang.

13 Hui e zou halèn en douar; mæs mar coll en halèn é nerh, gued petra e vou halènet? Nén dé mui mád de nitra, mæid de vont tanled er mæz, ba de vont mahet édan en treid en dud.

14 Hui e zou goulou er bed. Ur gær sàuet arh úr manné ne ell quet bout cuhet.

15 Ha ne auzér qnet un évlier aveid el laquat idan ur boezel, mæs el laquat re hrér arb er hantulér, aveid ma splannou de ol er ré e zou én ty.

16 El-cé, rezei bou splander de sclerdérein en dud, aveid ma buéleint bou mad-oberieũe, ha ma véleint hou Tad péhani e zou én Nean.

17 Ne chonget quet é on deit aveit discar el lézen pé er brofédèd; N'on quet deid aveid discar, meid aveid laquat beptra de vout é guirioné.

18 Rac é guirioné el laran d'oh, Beté ma tremenei en Nean, hag en douar, ne dremenou quet a ziar er lézen un iota pé ur poeutic, quént ne vou beptra laqueit de vout é guirioné.

19 Pihue-benac enta e dorou unan ag er bihanan ag er bourhemeneu-men, hag e zisqnou él-cé d'en dud, e vou galhuet er bihanan é Ranteleah en Nean; mæs

pihue-benac hou héliou hag ou zisquou d'er ré rall, ean e vou galhuet bras é Ranleteah en Nean.

20 M'el lare d'oh, ma n'en dé quet guell hou guirioné, eit hani er Pharisiénèd hag eu dud ag el lézen, ne yehet quet de Ranteleah en Nean.

21 Guéharall, el m'ar gouyet éma bet laret: Ne lahét quet, rac en nemh e lahon e vou varnet dré er varn.

22 Mæs m'el lare d'oh: En nemb e hum laquon én arfleu énep é vrér, e vou varnet dré el lézen; en nemb e larou d'é vrér, Raca, e vou varnet dré el lézen, hag en nemb e larou dehou, pen-scan, e vou varnet dré dan en Ihuern.

23 Pe zehet de zal en antær eid gueniguein hou madeu, mar da chonge d'oh ino en en dès hou prér un dra benac én é galon énep t'oh;

24 Lausquet hou madeu étal en autær, ha quêrhet de guetan d'hobér er peah guet hou prér, hag arlerh deit de gueniguein hou madeu.

25 Hum laqneit rac-tal de vad guet en n'hani e zou énep t'oh, epad e m'oh ér hæent quet hou; guet eun en dén-zé péhani e zou énep t'oh, hou cassehé d'er barner, ha ne vehèh dalhet ér rangenneu.

26 E guirioné e laran d'oh, ne yehet er mæz él-cé, qnênt ne vou distolet guat-n-oh en dehuéhan dinær.

27 Cleued e hoès penaus e zou het laret d'er ré gouh: Ne vées avoultr.

28 Mæs m'el lare d'oh: Penaus quement hani hag e zell arh ur voés, guet hoant anehi, en dès guétan kaer groeit avoultriach guet hi, én é galon.

29 Mar dé hou lagad déheu arben-a-lam aveid oh, tennet ean, ha taulet ean pell doh-oh, rag guell e d'ohhui coll unan ag hou izili, ha ne vehèh quet tauled hou gorv ol én Ihuern.

30 Ha ma ra hou zéourn déheu arben-a-lam d'ohhui, trohet ean, ha taulet ean pell doh-oh, rac guell é d'oh coll unan ag hou izili, ha ne vehèh quet tauled hon gorv ol én Ihnern.

31 Laret e zou bet ehué: Pihue-benac e gassouquit é prièd, reit dehou ur liber a distac.

32 Mæs me laran d'oh, Penaus pihue-henac e gassouquit é prièd, nameit avoultr hi e vehé, el laqua devout avoultr; ha pihue-henac e ziméiou gued ur voés casset quit, e ra avoultriach.

33 Cleuet e hoèa hoah penaus e m'a bet laret de ré gouh: Ne douiei guet énep d'er huirioné, mæs gohér e rei hon lé d'en Eutru Doué.

34 Mæs me laran d'oh: Ne douiei, na dré en Nean, rac cadouér Doué é.

35 Na dré en douar, rag scabel é dreid é; na dré
Jerusalem, rac kær er Roué bras é.
36 Na dré hou pèn, rac ne ellé quet gobér d'ur
vleâuen bout gueu pé zu.
37 Mæs re von hou lavar: Ia, ia, Nan, nan; rac
quement a zou oh-pen eu dra-zé e zou a zoh en droug.
38 Cleuet e hoès penaus é ma bet laret: Lagad
aveid lagad, ha dant aveid dant.
39 Mæs me laran d'oh: Ne stourmet quet énep hani
droug; mæs mar sco unan benac arh hou jod zéheu, tro
a-ben ehué en arall dehou.
40 Ha mar fell de zén seüel trous doh-oh, ha que-
méret en dés hou zé, lézet hoah hou zé vras guet-hou.
41 Ha pihue-benac e laquei anoh de valé ur leave
guet hou, querhet deu.
42 Reït de neb e boulen digané; ha ne dro quet a
zob pihue-benac e fell dehou quemérein digané.
43 Cleuet e hoès penaus é ma bet laret: Carein e
hrei hou nessan, hag e cazei en hani e zou énep t'oh.
44 Mæs me laran d'oh: Caret en hani e zou énep
t'oh, reït hou vennoh d'er ré e goall conze d'hoh; reït
vad d'er ré e ra droug t'oh, ha d'er ré e zou énep t'oh.
45 Aveid ma vehèh hugalé hou Tad péhani e zou én
Nean, rag ean e ra d'en hiaul de seüel arh ré fall hag

arh ré vad; hag a ra d'er glàu gouchel arh ré divlam hag arh ré distruhé.

46 Rac mar caret er ré hou car, péh gôbr hou pou hui? ha ne hrant quet er huhlikénèd quement-cé?

47 Ha mar laret: Deuéh mad t'oh! d'hou vredér, petra ret hui dreist er ré rall? ha ne hrant guet chué er huhlikénèd él-cé?

48 Beah enta divlam, él me ma divlam hou Tad péhani e zou én Néan.

PENNAD VI.

DIHOALLET ne rehet hou alæzoneu dirag en dud, aveid hout guélet guet hai; pétremant n'hou pou quet nitra guet hon Tad péhani e zou én Nean.

2 Rac-cé pe rehét alæzon ne laquet quet er hinieu de zôn en hou raug, él me ra en dud lan a gueüer, ér synagogueu hag ér henteu, aveid hout meûled gued en dud. E guirioné e laran d'oh, digueméret ind dés hou gôbr.

3 Mæs pe rehét alæzon, groeit ne houyiou quet hou zourn gleye er péh e hra hou zourn déheu.

4 Aveid me vou hou alæzon é cuh: ha hou Dad, péhani e huél én cuh, e zistolou d'oh dirac en ol.

5 Ha pe bedet, ne vehéh quet él en dud lan a gueüer, rac ind e gar pedein en hou sàue ér synagogueu,

hag é corneu er henteu, aveid me véint guélet gued en dud. E guirioné e laran d'oh, penaus digueméret ou dès ou gôbr.

6 Mæs hui pe bedet, quêrhet en hou gambr, ha goudé en dout cherret en ôr pedet hou Tad én cuh: hag hou zad péhani e huél én cuh, e hrei doh hou gôbr dirac en ol.

7 Mæs pe bedet, ne gonzet quet calz, él me ra er bayaned, rag ind e chonge penaus e ma dré un nivéh a conzeu e véint cheleuet.

8 Ne véet enta haval doh-t-hai, rac hou Tad e houér petra e hoès hoant, araug me houleuet diguet hou.

9 Rac-cé hui pédet él-men: Hun Tad péhani e zou én Nean: hou c'hanhue revou meûlet.

10 Hon ranteleah digasset-d'emb; hon ioul revou groeit ar en douar avél én Nean.

11 Reit-d'emb hiuihue hur bara pamdiéc.

12 Distolet-d'emb hun délé, él ma zistolamb ehué d'hun déléourion.

13 Ne hun lausquet quet de vout feahet guet er goal-chongeu; mæs hun distaguet ag en droug. Elcé-re vou groeit.

14 Rac mar distolet d'en dud hou féhedeu, hou Tad péhani e zon én Nean e zistolou ehné d'oh-hui hon féhedeu.

15 Mæs mar ne zistolet quet d'eu dud, hou Tad ne zistolou quet quen-nebed d'oh-hui hou féhedeu.

16 A pe yunehet, n'e quet ret-oh hum ziscoein trist, él ma ra en dud lan a gueüér, péré e zisco un tal dislihuet, eit ma huélou en dud e yunant. M'el lare d'oh, é guirioné, digueméret ou dès ou gôbr.

17 Mæs a pe yunet, sâñet hou pèn, ha golhet hou zrem;

18 Gued eun ne ziscochet d'eu dud e yunet ha n'er gouyou meit hou Tad péhani e zou én Nean; hag hou Tad péhani e huéle er péh e zou en hou gulenneu, e hrei hou gôbr t'oh.

19 Ne zastumet quet trezolieu ar en douar, rac er mergl hag er prinhuèd e zaibre en treu-zé, rac el laëron ou dizoar, hag ou hasse guet-hai;

20 Mæs dastumet trezolieu én Nean, inou er mergl uag er prinhuèd n'ou dismanteint quet, inou el laëron ne doulleint quet ar nehai, n'ou laëreint quet;

21 Rac él léh mei hou trezol, inou é ma ehué hou calon.

22 Gouleuen hou horf é ma hou lagad; rac-cé, mar dé splan hou lagad, hou ol gorve e vou luguernus

23 Mæs mar dé droug hou lagad, hou ol gorve e vou tihoèl. Mar dé enta tihoeldæt arh er gouleu e zou én hoh-hui, péguen bras e vou en dihoeldæt-cé!

24 Dén e-bed ne ell chervige deu eutru ar un drò; rac pé cazein e hrei en eil, hag e harei er guilé, pé en hum staguei d'oh an eil, hag e hrei goap ag er guilé. Ne ellet quet chervige Doué ha Mammon.

25 Diarben en dra-zé m'el lare d'oh: Ne hum nêhancet guet a zivout en dra e zaihret, hag en dra e ivet, hag a zivout hou cusquemant arh hou horve. Ha na dé quet er vuhé muioh eid er bouid, hag er horve mui eid en dillad?

26 Selled en eìnéd en nean: ne hadant, ne æstant, ne cherrant nitra é zulerien; mæs hou Tad pêhani zou én Nean ou mâgue. Na talvet hui calz muioh eid en eìnéd?

27 Pihue a hanoh e ellehé hum hirrat ag un troëtèd hemb quin?

28 Ha perac en hum nêhancet-hui eid hou cusquemant? Guélet er lili penaus é cresquant ind ér parkeu; ne labourant, na ne néant quet;

29 Ha neoah m'el lar d'oh, biscoah Salomou, é creis é vrassan vrastæd, n'en dé bet gusquet quer caer él d'hai.

30 Mæs, mar Doué e guisq el-cé ur hiauten, pêhani e zou hinihue hag a vou taulet arhoah én tan de losquein, peguement mui a êhuéh en dou ean guet n'oh-hui, tud scan a fé?

31 Ne hum néhancet quet euta, én ul laret: Petra e zaihrehemb-ni, pé petra e ivehemb-ni, pé a behan hur hou ni d'hum husquein?

32 Rac er bayannèd e hum néhance ehué a zivout quement-cé. Mæs eid oh-hui, hou Tad péhani zou én Nean e hanaùe hou t'obérieu.

33 Glasquet enta de guetan pèu, ranteleah Doué hag é madeleah, hag en ol treu-zé e vou reit t'oh oh-pen.

34 Rac-cé ne hum néhancet quet eid en entrenoz; rac en entrenoz en hum uéhancei aveid ean hé unan. Erhoalh de peb dé é zroug.

## Pennad VII.

NE varnet quet, aveid ue vehéh quet barnet.

2 Rac a zoh er varn e varnet e véhet varnet; hag a zoh er muzul er vuzulet, e voú muzulet t'oh.

3 Ha perag e sellet-hui doh er blouzen én lagad hou vrér, ha ue huélet quet eu treust a zou eu hou hani?

4 Pé penaus e laret-hui d'hou prér, Lausquet me lemel er blouzen a ziar hou lagad, ha chetu un treust e zou en hou hani?

5 Tud lan a gueüiér, tennet de quetan en treust a

ziar hou lagad, ha nezé hui e huélou splan aveid lemel er blouzen a ziar er lagad hou prér.

6 Ne taulet quet en treu glan der châs, ha ne daulet quet hou perlen dirag er mòrc'h; guet eun n'ind ou flastreint idan ou zreid, ha ne zistroeint inemp d'oh, aveid croguein arh-n-oh.

7 Goulennet, hag e vou reit d'oh; clasquet, hag hui e gavou; scoeit, hag e vou digueoret d'oh.

8 Rac quement hani e houlenne, e vou reit dehou; hag en hani e glasq e gave; ha d'en hani e sco e vou digueoret.

9 Pé pihue e en dén anoh-hui, mar goulenne é vab bara, e hrei dehou ur mein?

10 Pé mar houlenne ur pésg, e hrei dehou un aër?

11 Nezé enta, mar houyet hui, ha hui droug, rein treu mâd d'hou pugalé, peguement muioh hou Tad péhani e zou én Nean ne hrei-ean treu mâd d'er ré e houlenne di guet hou?

12 Groeit enta d'en dud er péh e garehé e rehènt d'oh: rac-ino é-ma el lézen hag er frofeted.

13 Querhet dré en ôr enk, rag ledan e en ôr, hag eon en hent e gasse d'er gollédigueah, ha bout e zou calz ag e ya dré ino:

14 Na enk e en ôr, ha moan en hent e gasse d'er

vuhé; ha bout e zou nehed a dud ag e drémen dré ino!

15 Dihoalled doh er fall hrofœtèd, péré e za tremaoh guet crohen devèd, mæs péré, é guirioné, uen dint meit bleidi lontéc.

16 Hui hou hanàou doh ou ohérieu. Ha cherrein e hrér resin diar spern, pe figuès diar dreign?

17 Peb guéen vad e zougue fréh vad, ha pep guéen fall e zougue fall fréh.

18 Ur huéeu vad ne fehé quet dougue fall fréh, nag ur fall huéen dougue fréh vad.

19 Ne vern pé guéen ne zougue quet fréh vad, e vou trohet ha taulet én tan.

20 Rac-cé doh er fréh e zougueint, en hou hanàuehet.

21 Ol er ré e lare: Men Doué, men Doné, ne yeint quet de Ranteleah en Nean, mæs en hani a hra venuegueah me Zad péhani zou én Nean, henněh e yei de Ranteleah en Nean.

22 Hilleih e larou deign-me en dé-zé: Eutru, Eutru, ha n'hun nès ni quet diougenet en hou ç'hanhue? ha n'hun nès ni quet casset quit en droug-sperèdeu en hou ç'hanhue? ha n'hun nès ni quet groeit calz a treu berhudus en hou ç'hanhue?

23 Nezé e larein dehai: biscoah n'em ès hou hanâuet, quérhet quit hui péré e hra fallanté.

24 Rac-cé pihue-benac e gleu er péh e laran hag e hra revé mem conzeu, e vou haval doh en dén fur, péhani en dès sãnêt é dy arh er roh;

25 Hag er glàu e gouéhas, en deur e zas, hag en ahueleu e huéhas, hag e n'hum daulas arh en ty-zé; hag en ty ne gouéhas quet, diarben me oé hrleuiet arh roh.

26 Mæs quement hani e gleu er péh e laran ha ne hra quet revé mem conzeu, e vou groeit haval d'un déu disquiant péhani en dès sãnêt é dy arh er treah;

27 Hag er glàu e gouéhas, en deur e zas, hag en ahueleu e huéhas, hag e n'hum daulas arh en ty-zé; hag en ty e gouéhas, ha bras é ma bet é ziscar.

28 Ha pe eu doé Jesus per-laret er conzeu-men, en dud-zé e oé souèhet gued é guélen;

29 Rac hou desquein e hrai él unan ag en dès er galloud, ha m'en hrai quet él er Scribed, ag er Pharisiénèd.

PENNAD VIII.

GOUDÉ ma oé disquennet Jesus diar er manné, un tolp bras a dud en hélias.

2 Nezé un dén lovre e dostas dehou ag en adoras, én ul laret: Eutru, mar càret, hui e ell gùellat d'eign.

3 Jesus e astennas é zourn, hag el laquas arh-u-hou én ul laret: Vennein e ran, revou gùelleit d'oh; ha quentéh ean e zas de voud yah.

4 Jesus e laras dehou: Dihoallet a gonze de zén a guement-cé; mæs quérhet d'hum ziscoein d'er vêlean, ha casset guet-n-oh er péh en dès Moise gourhemenet, eit chervigein dehai de destoni.

5 Quentéh ma oé deid Jesus é Cafarnaum e tas d'er havouet ur hantenær péhani é bras dehou er bedenmen:

6 Eutru, mé mès ur méhuel clan gued ur paralisi, péhani e hra dehou droug blaouah.

7 Jesus e laras dehou: Me yei, ha me hùellei dehou.

8 Mæs er c'hantenær e laras: Eutru, ne zallan quet er boén ma téëhet ém zy; mæs laret hemb quin ur guir, hag e vou gùelleit d'emb méhuel.

9 Rac me zou un dén idan perh er réral, penaus benac ma mès idan on soudardéd, ha me lare de unan: Quérhet duhont, hag ean e ya; ha d'un arall: Deid amen, hag ean e za; ha d'em méhuel: Groeit en dra-zé, hag ean er groa.

10 Jesus souéhet d'oh er hleuét é conze él-cé, e laras: Me'l lare d'oh, é guirioné ne mès quet cavet ur fé quer bras é Israël.

11 Ehué larein e ran d'oh, e tei hilleih ag er Sâhe-
hiaul, hag ag er Huh-hiaul, ag en devou léh é Ranteleah
en Nean gued Abraham, Isaac, ha Jacob;
12 Ha bugalé er ranteleah e vou taulet én tihoel-
dæt: inou é vou dareu ha tarhereah dènt.
13 Jesus e laras nezé dér c'hantenær-hout: Quêrhet,
ha revou groeit d'oh revé hou fé, ha quentéh e oé bet
guêllait d'é méhuel.
14 Ha pe zas Jesus de dy Pierre, e huélas é vam-
gær gourvet clan gued en derhian.
15 Hag ean e astennas é déourn arh-n-hi, hag en
derhian e yas quit: hag hi e zâüas hag e campennas hep-
tra aveid-t'hai.
16 Hag ar dró en handerhue e oé disgasset dehou
hilleih a dud dalhet guet en droug-sperêdeu, hag ean e
gassas quit er sperêdeu dré é guir, hag e yahas er ré ol
e oé clan.
17 Aveid ma vehé laqueit de vout é guirioné er
péh e oé bet laret gued er profæd Izaïas én ul laret:
Queméret en dès é-unan hun drougueu, had douguet en
dés hur clinhuédeu.
18 Mæs Jesus pé en doé guélet hilleih a dud en
dró dehou, e gourhemennas tremen en tu arall ag er
poull-deur.

19 Hag ur scrib péhani oé tost, e laras dehou : Eutru, monnet e rein arh-hou-lerh é peh léh benac ma hehet.

20 Ha Jesus e laras dehou : El loarn en dès toulleu, hag einet en noan néhieu ; mæs Mab en Den n'en dès quet er léh aveid harpein é ben.

21 Hag en arall ag er zisciplèd e laras dehou : Eutru, lausquet me monnet de guétan de laquat me zad en é bé.

22 Mæs Jesus e laras dehou : Heliet mé, ha lézet er ré varhue de laquat er ré varhue en ou vé.

23 Ha Jesus e yas én ur våg gued é zisciplèd.

24 Mæs quentéh e sàuas arh er môr un avel quer rust, ma vezé goleit er våg gued en houlennen ; ha neoah Jesus e gousqué.

25 Nezé e zisciplèd e dostas dehou hag en dihousquas, én ul laret : Salvet-ni, Eutru, é hamb de goll.

26 Jesus e laras dehai : Perac en e hoès hui aun, tud hemb calz a fé ? Eu ur sehuel nezé ean e hras d'en ahuél ha d'er môr teùel, ha quentéh e tas er haërran amzér.

27 Souchét bras oé bet er ré e oé ino, hag ind e larai : Péh dén-é henneh, er môr hag en ahuél e sènte doh-t-hou ?

28 Ha pe oé deit en tu arall d'en pouil-deur é brô er Jerasanèd, deu zén dalhet guet droug-sperèdeu péré a zehé a ziar er béhieu, ha quen goal droug ne grédé dén trémen dré en hent-zé, e ziambrougas anehou.

29 Ha chetu ind hum laquas de huchal, én ul laret: Petra e zou étré ni ha hui, Jesus Mab Doué? Ha deid-ob amen d'hun harassal araug en amzér?

30 Mæs bout e oé tost doh-t-hai ino ur vanden vras a vôc'h de vouitad.

31 Hag en droug-sperèdeu e bedas anehou, én ul laret: Mar caret bun casse quit, lézet hun monnet ér vanden môrc'h.

32 Hag ean e laras dehai, Quêrhet: ba pe oent oeid quit, ind e yé er vanden môrc'h: ha chetu en ol vanden môrc'h e ridas guet frouden a ziar er lué d'eu dias er mór, hag e varhuas en deur.

33 Nezé er vugulion en n'hum laquas de redec, ha pe oent oeid é kær, a larant pep-tra, hag er péh e oé digoéhet d'er ré e oé dalhet guet en droug-sperèdeu.

34 Ha chetu ol dud kær e ziarbennas Jesus, hag arlerh en dout huélet anehou, ind e pedas anehou de bellat a zoh hou brô.

## PENNAD IX.

JEZÉ ean e drézas gued ur vâ ger poull-deur, hag e tas en é guær é-unan.

2 Ino e oé bet disgasset dehou ur paralitiq astennet é hulé. Jesus é huéled ou fé, e laras d'er paralitiq: e mab hou péet fé, hon péhedeu e zou distollet t'oh.

3 Nezé ur ré benac ag en dud ag el lézen e laras doh ai ou hunan: En dén-zé e lare er goal-gouze.

4 Mæs Jesus péhani é hanaué hou chongeu, e laras hai: Perac e chonget-hui fall én hou calonen?

5 Péhani é en æssan laret: Distollet e hou péhedeu, laret: Sàuet ha qurhet?

6 Mæs eid ma houyehet en en dès Mab Den ar en uar er guelloud de zistollein er péhedeu: Sàuet, e m'ean 'er paralitiq, douguet hou culé, ha qurhet d'er guær.

7 Hag e sàuas, hag e yas d'é dy.

8 En dud é huéled quement-cé, e chomas bâmet, hag drugaréquas en Eutru Doué, péhani en doé reit d'en ud ur guelloud quer bras.

9 Jesus e huélas un dén azéet é ty en tanssen hanhuet Iaheu, hag ean e laras tehou: Héliéet-mé. Ean e sàuas ag en hélias.

10 Hag él ma oé Jesus doh taul é ty en dén-zé, e tas

ino hilleih a bublikènèd hag a béherion péré hum laqas ehué doh taul, guet Jesus hag é zisciplèd.

11 Hag er Pharisiénèd, é huélet quement-cé e laras d'é zisciplèd: Perac é taibre hou Eutru guet publikénèd ha guet péherion?

12 Mæs Jesus ou hleuas hag e laras tehai: N'en dé quet er ré yah, mæs er ré clan en dès d'hobér a louzaouer.

13 Quêrhet-enta, ha disquet petra e venne laret er honzeu-men: guél é guet-n-eign en trugaré aveid er lahéreah; rac ne don quet deit de glasq er ré glan, mæs er béherion.

14 Nezé disciplèd Yehan e zas d'en gahout, én ul laret: Perac-ni hag er Pharisiénèd e iunamp-ni aliez, ha ne iunant quet hou disciplèd?

15 Ha Jesus e laras dehai: Bugalé er prièd hag hi e ell em glahari é-pad éma er prièd guet hai? Mæs dounet e hrei déieu é péré e vou lamet a guet hai er prièd; ha nezé innein e reint.

16 Dén ehué ne laqua en tam neuhé arh dillad couh; rac difframeïn e rehai darn ag en dillad, hag er rog e vehai goah.

17 Ha ne laquér quet guin nehué é listri couh; rac él-cé er listri e dor, er guin a ride, hag el listri e zou

collet; mæs laquat e hrér er guin neuhé é listri neuhé, hag e mirér en eil hag er guilé.

18 Pe laré quement-cé dehai chetu ur pentiec e dostas dehou hag en adores éu ul laret; Eutru marhue é me merh, uen dès meit uu herradicq, mæs deid, laqueit hou zourn arh-n-hi, hag hi e vihuou arré.

19 Jesus e sàüas quentéh hag e hélias en dén-zé guet é zisciplèd.

20 Ha chetu ur voés clan a houdé deuzêc vlai gued ur rid-goaid e dostas tehou a ziardran, hag e laquas hi zeourn arh er pen-pill ag é sei.

21 Rac hi e laré d'oh t'hi é unan: mar guellan laquat men dourn hemb quin arh é sei, me vou gùelleit.

22 Mæs Jesus e zistroas d'oh t'hi, én ul laret; Ma merh hou peét fiance, hou fé en dès hou yahet; ha quentéh er voés-cé e zas de vout yah.

23 A pe tas Jesus é ty en pentiec, ha ma huélas ino sóunerion ha tud péré e gassé ur saffar blahoahus.

24 Ean e laras tehai: Pelleit, rac er verh-cé nen dé quet marhue, mæs consquet-é. Hag iud e hré goab a nehou.

25 Goudé ma oé bet casset en dud-cé er mæz, Jesus e dostas d'er verh youancq-cé, e groguas én é dourn, ha quentéh hi e sàüas.

26 Hag er vrud a quement-cé yas abén dré ol er vrô-cé.

27 Ha pe oé Jesus oeid quit ag er léh-cé deu zén dall e hélias anehou, én ul laret: Mab David, hon péet truhé d'oh-emb.

28 Ha pe oé deid én ty, en dud dall dostas d'oh-t-hou, ha Jesus e laras tehai: Ha hui e gred e ellan-mé ober quement-cé? Ind e laras tebou: Ia, Eutru.

29 Nezé, ean e laquas é deourn arh ou deu lagad, én ul laret: Ravou groeit t'oh, revé hou fé.

30 Hag ou deulegat e oé digueoret: Ha Jesus e zivenas d'oh-t-hai, én ul laret: Dihoallet ne houyon dén en dra-zé.

31 Mæs er ré-men pe oént oeit quit, e vrudas en dra-zé dré en ol vrô-cé.

32 Hag él me oént de vonnet er mæz, chetu e oé digasset dehou un dén mud, dalhet guet ur droug-sperèd.

33 Ha gondé ma oé casset en droug-sperèd er mæz, en dén mud e conzas; hag en dud e oé souéhet, hag e laré: Biscoah n'ës bet gùélet quement-cé én Israel.

34 Mæs er Pharisiénèd e laré: Dré bréns en droug-sperèdeu ean e cass quit en droug-sperèdeu.

35 Ha Jesus e yé dré guærieu ha bourheu, hag e berdégué, én hou synagoguen, en aviél a Ranteleah en

Eutru Doué ; ean e hré er yehaid de ol er ré elan, hag e huèllè ol clinhuédeu hag ol drougueu.

36 E huélet en tolp tud-cé en helié, Jesus en doé bet truhé doh-t-hai, rac ma oént scuéh ha ma oént gourvet arh en douar él devèd hemb bugul.

37 Nezé e laras d'é zisciplèd : Un æst bras e zou, mæs n'en dès chet calz a vedérion.

38 Pedet enta en Eutru ag er medéreah de zigasse vedérion de cherrein en æst.

## PENNAD X.

HA goudé m'en doé galhuet é zeuzêc discipl, ean e hras dehai guelloud arh en droug-sperèdeu, aveid hou hasse quit, ha yahat en ol gouanderieu, hag en ol clinhuédeu.

2 Hag hanhueu en deuzêc Abostol e zou er ré-men : er hétan Simon e halhuér Pierre, hag Andreu e vrér.

3 Jacq mab Zebede, há Yehan é vrér, Philipp ha Barthelemi, Thomas ha Maheu er publican, Jacq mab Alfe, ha Tade.

4 Simon er Hannaéad, ha Judas Iscariot, péhani e guerhas anehou.

5 Jesus e gassas en neuzêc-sé, hag e gourhemennas

dehai, én ul laret: Ne querhet quet étré er bayanéd, ha ne yéet quet ér kærieu er Samaritaned.

6 Mæs querhet quentoh étré en devéd én dy Israel, péré e ya de goll.

7 Mæs querhet ha perdêguet én ul laret: Penaus Ranteleah en Nean e zou tost.

8 Yahet er ré clan, gùellet d'er ré lovre; laquet er ré varhue de vout hihue arré, casset quit en droug-sperèdeu: digueméret e hoès aveid nitra, reit aveid nitra.

9 Ne bieuéet uag cur, nag argant, nag æren en hou yalh.

10 Nag ur zah a héd en hent, na dihue zé, na hoteu, na bac'h, rac el labourer e zeli cahouet é vouid.

11 Hag é pé kær-benac, pé bourh-benac ma téheh, goulennet pihue e zou delléhus anzé, ha chomet ino, betig me yéhet quit ager vrô.

12 Ha p'e yéhet én un ty, laret: Revou er peah én ty-men!

13 Ha mar dé delléhus en ty-sé, hou peah e zei arh-n-hi: mæs mar n'en dé quet delléhus hou peah e zistroyou devad-oh.

14 Ha pe vou unan benac ha u'hou diguemérou quet, ha na cheleuou quet d'oh hou conzeu, arlerh en

dout lézet en ty-sé pé er gær-sé, hunjet er houssiadur ag hou treid.

15 E guirioné m'el lare d'oh: Goanvussoh e vein de zouar Sodom ha Gomor, én dé er varn, aveid d'er gær-zé.

16 M'hou casse él devèd é creis er bleidi; revehet enta fur él aerou, ha disdroug él clomèd.

17 Dihoallet mad doh en dud, rac iud hou cassou dirac hou tud a lézen, hag e hrei hou tispen a dauleu é creis hou synagogueu.

18 Casset e vehet dré eu arben a me hanhue dirac en dud a lis hag er rouanné, eit ma tacorehet testoni a han-an dirac-t-hai.

19 Mæs a pe vehet dirac-t-hai ne véet quet é poen a zivout er péh e larehet, ha penaus e conzehet; rac laqueit vou nezé ar hou quenneu er péh hou pou de laret.

20 Rac n'en dé quet hui é e gonz, mæs Sperèd en Eutru Doué hou Tad e gonz én-oh.

21 Nezé er brér e hrei laquat é vrér d'er marhue, hag en tad é vab; er vugalé e sàuou éneb d'ou zad ha d'ou mam, hag e hrei dehai merhuel.

22 Eu ol en devou caz doh-oh, dré en arben a me hanhue; mæs en n'emb e gendalhou betig en tu de-huéhan, hinnéh e diguemérou er vuhé padus.

23 Mæs pe goal-cassein e reint an-oh én ur gær, en
hum dennet d'un arall; rac é guirioné e laran d'oh:
N'hou pou quet bâlëet dré gærieu Israël, quênt ne vou
deid Mab en Dén.
24 En disciple n'é qnet ihneloh eit é guélener, nag
er méhuel ihueloh eit é eutru.
25 Er hoalh é d'en disciple bout él é guélener ha
d'er méhuel bout él é eutru. Mar ind ou dès galhuet
pen en tiegueah Belzebuth, péguement mnioh tud é dy?
26 N'hou péhet quet enta eun a quement-cé: n'en
dès nitra goleit hemb ne vou dizoleit; nitra cuhet hemb
ne vou hanàuet.
27 Laret é creis en dé er péh e laran d'oh én tihe-
eldæt, ha perdéguet ar en donën er péh e vou bet laret
t'oh ér scoharn.
28 Ne zoujet quet er ré e lah er horv, ha n'ellant
quet lahein en inean, mæs doujet quentoh en hani e elle
turel beb eil pèn én ihnern er horv ag en inean.
29 N'en dé guir en é hoès dihue holvan aveid ur
péh argant distér? Neoah ne gouéh-hani a nehai ar en
douar hemb vennedigueah hou Tad.
30 Er bléau a hou pen e zou nivered ol.
31 El-cé ne zoujet quet: hui e talve mui eid ur
holvan.

32 Pihue-henac enta em ansàûou dirac en dud, m'hou ansàûou ehné dirac me Zad péhani e zou én Nean.

33 Pihue-henac enta em zihanàou dirac en dud, m'hou zihanàou ehné dirac me Zad péhani zou én Nean.

34 Ne chonget quet é on deit de zigasse er peah aih en douar: n'en don quet deid de zigasse er peah mæs er glean.

35 Rac deid-on avæt distaguein er mab d'oh en tad, er verh d'oh er vam hag er verhég doh er vamég;

36 Ha méhuelion en dén e vou é énébourion.

37 En hani e gàre é dad pé é vam direst-on, né quet delléhus a han-an, hag en hani e gàre e vab pé é verh, muí aveid on, n'é quet delléhus a han-an.

38 En hani ne guemér quet é groëz ha n'em héli quet, né quet delléhus a han-an.

39 En hani e hoarne é vuhé, hi hoilou; hag en hani e gol é vuhé dré en arhen a han-an, hi goarnou.

40 En hani hou téguemér, em déguemér; en hani em déguemér e zéguemér en hani en dès men digasset.

41 En hani e zéguemèr er profæt én hanhue a profæt, en dou góbr er profæt, hag en hani e zégnemér en dén fur én hanhue a zén fur, en dou góbr en dén fur.

42 Hag en nemh e rei hemb quin ur huirennad deur iein d'unan ag er ré vihan-zé, rac m'en dé a men discipled, m'el lare d'oh é guirioné, ne gollou quet é góbr.

## PENNAD XI.

HA p'en doé reit Jesus é hourhemenneu d'en deuzec disciplèd, ean e yas guit ag er léh-cé de zisquein eu dud, ha de predègue én ou hærieu.

2 A pe gleuas Yehan, en é rangenneu, mélein oberieu Jesus-Chrouist, en a gassas deu ag é zisciplèd de houlenne guet-hou:

3 Ha hui-é en hani e zeli donnet, pé ha ni e zeli gortoz un arall?

4 Jesus e laras tehai: Querhet de zevis de Yehan er péh e hoès cleuet ha guélet.

5 Er ré e oé dall e huéle, er ré mahignet e guèrhe, er ré lovre e zou güelleit dehai, er ré bouar e gleu, er ré varhue e zou bihue arré; en aviël a zou perdéguet d'er beurerion.

6 Hag eurus en hani ne gavou quet en arben-a-lam diarben me hanhue.

7 Ne oent quet oueit mad hou hent, ma hum laquas de gonz a Yehan, ha de laret d'en dud: De huélet petra é oh-hui oueit d'en distrô? de huélet ur gorzen foëttet guet en ahuél?

8 Mæs de huélet petra é oh-hui oueit d'inou? de

huélet un dén gusquet guet dillad tinér? Gout e ret é ma é tyer er rouanné é cavér en dud-zé.

9 De betra é oh-hui oueit enta d'inou? de huélet ur profæt? Ia, m'el lare d'oh, ha guel eid nr profæt.

10 Rac a hennéh é ma scribuet: Me gasse me Æl én hou raug de campenein en hent d'oh.

11 E guirioné e laran d'oh, penaus é vesq er ré e zou ganet a groagué, n'ès bet hani brassoh aveid Yehan-er-Badéhour: Neoah en hani hihanan én Ranteleah en Nean e zou brassoh aveid-hou.

12 Mæs a houdé déien Yehan-er-Badéhour, hetig vremen, Ranteleah en Nean e zou bet queméret dré nerh, ag en dud nerhus e guemér anehou.

13 Rac en ol brofeted hag el lézen en dès diouganet hetig Yehan.

14 Ha mar fell d'oh laquat én hon squiant; can e zou Elias, péhani e zeli donnet.

15 Cheleuet neh en dès discoharn de glenet.

16 Mæs doh petra e ma haval er Rumad-tud-men? Haval é doh bugalé azeét ér marhat-léh, péré e huid d'er hugalé pelloch.

17 En ul laret: Zônnet hun nès arh hinieu, ha n'hoès quet corollad; cannet hun nès hirvoudeu d'oh, ha n'hoès quet canvaouet.

18 Rag Yehan e zou deit hemp na daihrein, nag ivein, hag ind ès laret: Bout en dès un droug-sperèd.

19 Deid é Mab en Dén péhani e zaibre hag e ive hag e larant: Chetu en dén lontek, hag en iver guin, minion d'er bublikénèd ha de héherion; hag er furnaz e oé discleriet guet é vugalé.

20 Nezé ean e n'hum laqas d'hobér tamalleu d'er hærieu én peré en doé groeit en darn muian ag é vurhudeu, diarben n'ind doé quet distroeit d'eu Eutru Doué.

21 Goah tóh Corazin! Goah tóh Betsaida! rac ma vehé bet groeit é Tyr ag é Sidon er vurhudeu e zou bet groeit én-hoh, pell zon ind ou dehé groeit pinijen ér siér-reun hag el ludu.

22 Rac-cé e laran d'oh: Quentoh e vou distollet de Dyr ha de Sidon, en dé er varn, aveid d'oh-hui.

23 Ha hui Cafarnaum, péhani e zou bet sàvet betig en Nean? hui e vou izélet betig en Ihuern: rac ma vehé bet groeit é Sodom er vurhudeu e zou bet groeit én-hoh, chomet vehent marcé hetig hinihue.

24 Rac-cé e laran d'oh, penaus e vou quentoh distollet de zouar Sodom, én dé er varn aveid d'oh-hui.

25 En amzèr-zé Jesus e laras: Hou meûlein e hran, me Zad, Eutru en Nean ag en douar, dré m'e hoès cuhet

en treu-zé d'er ré fur hag d'er ré houisiec; ha dré m'e hoès dizoleit anehai d'er vugalé vihan.

26 Ia, me Zad: rac él-cé é ma het cavet mad guet-n-hoh.

27 Pep tra e zou het reit d'eign-mé guet me Zad: ha dén ne hanàue er Mab meid en Tad: ha dén ne hanàue en Tad meid er Mab, hag en hani de péhani e vou fellet guet er Mab en dizolein dehou.

28 Deid devad-on, hui ol péré e zou scuéh ha zammet, ha m'hou tihoéniou.

29 Queméret me iôg arh-n-oh, ha desquet guet-n'eign penaus on cunff ha vuel a galon, ha hui e gavou er peah én hou ineaneu.

30 Rac me iôg e zou cunff, ha mem héh e zou scan.

## PENNAD XII.

EN amzér-zé Jesus e drémené dré ur park èd, én dé ag er Sabbat; hag é zisciplèd péhani en doé hoant, en n'hum laqas de dennein tamoezeneu éd, ha d'en daibrein.

2 Mæs er Pharisiénèd péhani e huélas quément-cé, e laras dehou: Chetu hou zisciplèd e hra er péh ne zeli quet un dén goher én dé ag er Sabbat.

3 Mæs ean e laras tehai: Ne hoès hui leinet er péh e bras David, pé en doé hoant, hag er ré e oé guet hou.

4 Penaus ean e yas en Ty-Doué, hag e taibras en torheu bara hloèstret, péré ne oé deliet ou daihrein na dehou, na d'er ré e oé guet hou, nameid d'er vêlean guin?

5 Pé ne hoès hui leinet el lézen, penaus én déieu er Sabbat, er vêlean e dorr er Sabbat éu Ty-Doué, hag iud divlam.

6 Mæs m'el-lare d'oh, penaus hui e hoès a-meu unan ag e zou brassoh eid en Ty-Doué.

7 Mæs mar gout e rehoh petra zou de vout laret dré en dra men: Trugaré a fell d'eign, ha né quet el lahereah lonet, n'hou pehé quet harnet er ré n'int quet cablus.

8 Rac Mab en Dén e zou en Eutru, ehué én dé ag er Sabbat.

9 Ha pe oé oeid quit ag eu dachen-zé, e tas éu ou synagogue.

10 Ha chetu e oé ino un dén péhani en doé un deourn diséhet, hag ind e houlenas dehou, aveid ma hellehent en damal, mar doé mad yahat én déieu er Sabhat?

11 Hag ean e laras tehai: Pé zéu anoh-hui, péhani en dehé un pen-davad, hag e véhé couéhat én ur poull, én

dé er Sabbat, ne groguehé quet én hi d'en tennein ha d'en sehuel?

12 Na, pé guement mui-oh e talve un dén aveid un pen-davad? Dré-zé e heller gober vad én déieu er Sabbat.

13 Nezé e laras d'en dén: Astennet hou zeourn; hag ean en astennas, hag e tas yiah él er guilé.

14 Nezé er Pharisiénèd e yas quit hag en hum guhulias inemp t'hou, aveid gout penaus en collein e rehènt.

15 Mæs Jesus, péhani, houyé en dra-zé, en hum dennas ag er léh-zé, hag hilleih a dud e yas arh é lerh, hag ean e yahas ol.

16 Hag ean e hourhemenuas dehai ne vrudehènt quet quément-cé.

17 Aveid ma vezé sévennet er péh e zou bet laret dré er profèd Izaias, én ul laret:

18 Chetu me mab, péhani e mès disforhet: me muian-caret, é péhani e m'ès laquet ol me garanté: laquat e rein me sperèd ar-n-hou, hag ean e vrudou er Ranteleah Doué, é vesq en dud.

19 Ne temalou quet, ne huidalou quet; ha dén ne gleuou é vouéh ér henteu.

20 Ne dorrou quet er gorzen discarret, ha ne vou-

guou quet er boulcheu e hra moguet, quênt en dou laquet er varn de zerhiel.

21 Hag en dud en dou fé en é hanhue.

22 Nezé e oé digasset dehou un dén dalhet guet en drong-sperèd dall ha mud, hag ean e yahas anehou: hag en dén dall ha mud e gonzas hag e huélas.

23 Hag en ol dud e oé souéhet bras, hag iné e laras: Ha ne qnet ean Mab David?

24 Mæs er Pharisiénéd, p'ind e gleuhas quément-cé, e laras: En dén-zé ne gass quit en drong-sperèdeu, meid dré Velsébuth, roné en droug-sperèden.

25 Mæs Jesus péhani hanàué hou chonjeu, e laras tehai: Peb ranteleah quévrennet a-inemp é hunan, e vou dismantet; ha peb kær pé dy quévrennet a-inemp é hunan, ne badou quet en é zâue?

26 Ha ma za Satan de gasse Satan quit, quévrennet é ma a-inemp é hunan, penaus enta e badou é ranteleah én é zâue?

27 Ha mar cassan quit en droug-sperèdeu dré Velsébnth, dré bîhue hou bugalé hou hasse quit? Rac-cé e vehènt hou varnerion.

28 Mæs mar cassan quit en drong-sperèdeu dré Sperèd-Doue, nezé ranteleah Doué é ma deid devad-oh.

29 Pé penaus e hell unan benag monnet én ty en dén crihue, ha piliad é vadeu, meid de guetan eu en dès ariet en dén crihue? ha nezé e hrêhuou é dy.

30 Nemp n'éma quet guet-n-eign, e zou a-inemp d'eign; ha nemp ne zastum quet guet-n-eign, e zismant.

31 Dré en arhen ag en dra-zé, m'el lare d'oh: Penaus péb péhèd ha péb goal-gonz touïet e vou distollet d'en dud; mæs péb goal-gonz touiet a-inemp er Sperèd-Glan ne von quet distollet d'eu dud.

32 Ha pihue-benac en dou laret ur gonz a-inemp Mah en Dén e vou distollet dehou; mæs pihue-benac en dou gonzet a-inemp er Sperèd-Glan ne vou quet distollet dehou, bag er béd-men, nag er béd de zont.

33 Péh guéen vad e zougue fréh vad, ha péh guéen fall e zougue fall fréh; rac-cé doh er fréh e zougueint, hou hanàuein e rehet.

34 Rumad-aeron, penaus e hellet-hui larein treu mad, ha hui tud fall? Rac a ziar er lænder er galon e gonz er héneu.

35 En dén mad e denn treu mad a ziar en trézol mad a é galon: hag eu dén fall e deun treu fall a ziar en trézol fall.

36 Mæs m'el lare d'oh, penaus en dud, én dé er

varn, e vou varnet diarben a guément guir didalvé ind hou dou laret.

37 Rac dré hou guirieu, didamallet-vehet, ha dré hou guirieu, tamallet-vehet.

38 Nezé er ré henac ag er Scribèd hag ag er Phariséènèd e laras: Eutru, hoantein e hramp de huélet en dra berhudus groeit guet-n'oh-hui.

39 Mæs eau e laras tehai: Er rumad-tud droug hag avoultr-zé e houlenn un dra berhudus; ha ne vou quet reit dehai tra berhudus ehed, istroh eid burhud er profæt Jonas.

40 Rac él me oé Jonas tri zeuérh ha tair uozeoh é gorv er pésq bras, él-cé e vou Mab en Dén tri zeuérh ha tair uozeoh é calon en douar.

41 Tud Ninive e zaüou, é dé er varn, guet er Rumad-tud-men, hag hou tamallein e reint, dré ma quæ ind on dès bet én ou galonnen, goudé en doe Jonas perdéguet; ha chetu a-meu muioh aveid Jonas.

42 Er rouanés ag er hreisté e zaüou er varn guet er rumad-tud-meu, hag e tamallou anehai, dré ma deit a ziarbell, de cleuein furnez Salomon: ha chetu a-men muioh aveid Salomon.

43 Pe vé oeid quit er sperèd-louz a ziaharh un dén,

ean e valé dré léhieu séh, én ur clasquein couar, ha n'er have quet.

44 Nezé e lare: Distroein e rein arré d'ém zy, a hé-hani é-on deit: ha goudé distroeit en dès, ean e gave en ty goulihue, scupet ha campennet.

45 Nezé monnet e hra, hag e gnemér guet hou seih sperèd arall goahoh aveid hou, hag goudé bout oeid én ty, ind e chonme ino; hag en cil stad ag en dén-men e zou goahoh aveid er guilé. El-cé e digoéhon d'er rumad-tud fall-men.

46 Ha pe conzé hoah d'oh eu dud, chetu é vam hag é vredér e oé er mæz, hag ind e clasqué de conz tehou.

47 Nezé unan henac e laras tehou: Chetu hou vam hag ou vredér e zou er mæz, hag e houlenne de conz do-hoh.

48 Mæs ean e laras d'en hani en doé conzet dehou; pihue é me mam, ha pihue é mem bredér?

49 Hag ean astennas é zéourn arh é zisciplèd, hag e laras: Chetu me mam ha mem bredér.

50 Rac pihue-benac e hra pé en dès hourhemennet me zad péhani e zou en nean, hinnéh e zou mem brèr ha me hoèr, ha me mam.

## PENNAD XIII.

MÆS en dé-zé, Jesus e yas er mæz ag en ty, hag azéas é-tal er môr.

2 Hag un nivéh bras a dud en hum zastumas arh é drô; hag ean e pinias arh ur vâg, hag e azéas ino; hag en ol dud e chomas arh en aut.

3 Hag ean e laras dehai hilleih a dren dré lavarcuhet, én ul larct; Nezé ur hadér e yas er mæz de hadein.

4 Hag él me hadé, lôd ag en hâd e gouéhas a-héd en hent; hag en éñet e zas, hag er daibras.

5 Lôd arall e gouéhas é léhieu meinec é peléh ne gavé quet calz a zouar, hag e zàuas bean, rac n'en doé quet douar erhoalh.

6 Quentéh él me zàuas en hiaul, hai e loscas, hag él n'en d'oé quet a hourien, e séhas.

7 Lôd arall e gouéhas é creis en dreigo, hag en dreign e crescas arh'en drô guet hou, hag er vougas.

8 Ha lôd arall e gouéhas en donar mad, hag e zougas hilleih a fréh, cant eid unan, tri-uiguent en arall, tregont en all.

9 E nemp en dés discoharn de cheleue, cheluenet.

10 Hag é zisciplèd e dostas, hag e laras dehou: Perac e conze-t-hui dehai dré lavar-cuhet?

11 Hag ean e laras dehai: Dré ma bet reit t'oh de hanàuein treu cuhet Ranteleah en Nean; mæs n'en d'é quet bet reit dehai.

12 Rac pihue-benac en dès, e vou reit dehou, hag en dou calz; mæs pihne-henac n'en dès quet, e vou lamet a guet hou, memès er péh en dès.

13 Dré-zé é ma e conzan doh-t-hai dré lavar-cuhet, rac én ul huélet, ne huélant quet; hag én ur cleuein, ne gleuant, ha disquein ne hrant quet.

14 El-cé é ma bet laquet de vont guir er diougan Izaias péhani e laras: Dré cheleuein, hui e gleuon, ha hui ne houyon quet; ba dré sellein, hui e sellou, ha hui ne huélou quet.

15 Rac calon en dud-men e zou ponéret, hag ou discoharn e zou poner-gleu; hag ou deulagad ind ou ès cherret, guet eun ne tehènt de huélet guet ou deulagad, de cleuet guet ou discoharn, de zesquein guet ou halon, ha ne zistroehènt, ha ne tehènt de vout yah.

16 Mæs eurus hon teulegad hui, dré ma huéleint; hag hou tiscoharn, dré ma cleueint.

17 Rac é guirioné e laran d'oh: Penaus hilleih a brofedæd hag a dud ouiziec en dès hoanted guélet en treu e huélet, ha n'ind dès quet guélet anehai; ha cleuet en treu e cleuet, hag ind'ou n'en dès quet cleuet anehai.

E

18 Clenet enta, hui, er lavar-cuhet en hadér.

19 E nemb e gleu guir er Ranteleah, ha ne zisq quet anehou, e ta en droug hag e vougue er péh e zou bet hadet en é galon; henneh e zou en hani ag en dès digueméret en had a-héd en hent.

20 Hag en hani en dès digueméret en had é léhieu meinec, henneh e zou en hani e cheleue doh er guir, hag en diguemér quentéh guet leuhiné.

21 Neoah n'en dès quet a houilen én ean é-unan ha u'é ma meit aveid un tam amzér; rac pe zei trebilleu, pé gloés, dre en arben ag er guir, quentéh e gave un arben-a-lam.

22 Hag en hani en dès digueméret en had é vesq en dreign, henneh e zou en hani ag e cheleue doh er guir, ha préder er bed-men ha loberéah er madeu e vougue er guir, hag en laqua de vout diffréh.

23 Mæs en hani en dès digueméret en had én douar mad, henneh e zou en hani ag e cheleuou doh er guir, hag en tesquou, hag e zigassou fréh ag e hrei darn cant quément arall, darn tri-niguënt, darn trégont.

24 Jesus e laras d'en dud er lavar-cuhet-men: Ranteleah en Nean e zou haval doh un dén péhani en doé hadet éd mad én é barq.

25 Mæs étré ma oé cousquet é zud, e tas é énébour

hag e hadas fall lezeu é mesq er güeñéh, hag arléh ean a yas d'é hent.

26 A pe zas d'en éd-cé cresquein, ha touésadein, é oé bet guélet er fal lezeu.

27 Nezé méhuélion en pentiec e zas d'er havouet hag e laras dehou: Eutru, n'en dé éd mad e hoès hadet én hou parq? Perac enta é hés fall lezeu én hou mesq?

28 Ah! e laras ean, Un den fall en dès-ind hadet. Mar caret, a laras é méhuélion, é hamb d'ou zennein.

29 Naren e m'ean, Guet cun én ur dennein er fal lezen, ne dennehoh éhué er güeñéh.

30 Lausquet-ind de gresquein het er védereah, ha nezé me larou d'er véderion: Cherret de guetan er fall lezen, hag arriet-ind a fesquenneu eid ou losquein; mæs dastumet er güeñéh ém zulér.

31 Jesus e laras d'en dud en helié er lavar-cuhet-men: Ranteleah en Nean e zou haval doh ur gran sezó, eu dès un dén hadet én é barq?

32 N'en dès had erbet distérroh eid henñéh; ha neoah, a pe vé cresquet, é vé brassoh ér lorheu eid el lezeu arall, hag é ta de vout ur huen son erhoall eit derhiel er clomet de zischuéh arh é bareu.

33 Ean e laras hoah dehai ur lavar-cubet arall:

Ranteleah en Nean, e mé-ean, e zou haval doh un tam gouel e guemér ur voés hag er haige é mesq tri musuliad bleud, bet que ne vé gôet bloh.

34 Jesus e laras ol en treu-zé d'en dud é lavar-cuhet, ha ne gonzé quet doh-t-hai hemp lavar-cuhet.

35 Eit ma vezé bet laqnet de vont guir er honzeumen ag er Profæt: Me gonzou é lavar-cuhet, ha me zizolei treu e zou bet cuhet a houdé ma bet crouéed er bed.

36 Nezé Jesus e cassas quit en dud hag e zas én ty; hag é zisciplèd dostas dehou hag e laras: Dizolet d'hemp er lavar-cuhet ag er fall lezeu ér parq.

37 Hag ean e laras dehai: En hani ag e had hâd mad é zou Mab en Déu;

38 Mæs er parq e zou er bed: en hâd mad e zou bugalé er Ranteleah; hag er fall lezeu e zou er vugalé droug;

39 Mæs en énébour en dès hadet er lezeu, é ma en diaul; er védercah e ma en tu dehuéhan ag er bed; hag er védérion, en Æled.

40 El enta me zastumér er lezeu fall, ha taulér anehai én tan, él-cé e digoéhou en tu dehuéhan ag er bed.

41 Mab en Dén e gassou é Æled, peré e laquei er

mæz ag er Ranteleah en ol arheneu-a-lam, hag er ré e hra fallanté.

42 Hag ind ou zaulou ér forn-tan, ino e vou dareu ha tarhereah-dènt.

43 Nezé en dud ouiziec a luguernou él en hiaul, én Ranteleah ou Zad. Enemh en dès discoharn de cheleue, chelenet.

44 Ranteleah en Nean e zou haval doh un trézol cuhet én ur parq: E nemb er have, er huhe, hag e ya guet léhuiné de huerhein ol er péh en dès avoid prenein er parq-cé.

45 Ranteleah en Nean e zou ehué haval doh ur marhadour e glasq perleu caër.

46 Hag a p'en dès cavet unan benac talvoudus vras, ean e huerhe ol er péh en dès, hag e ya d'hi frenein.

47 Ranteleah en Nean e zou hoah haval doh ur rude e daulér ér mor, hag a zalhe peh rumad pesquèd.

48 A p'en dé lan, er besquètarion en tenne ér mæz, e azé én and, e zifforh er ré vad doh er ré fall, hag er ré-men zou tanlet er môr.

49 El-cé é vou ehué en tu dehuéhan ag er bed: En Æled e zei de zifforh er ré fall doh er ré vad.

50 Hag ind ou zaulou ér forn-tan, ino e vou dareu ha tarhereah-dènt.

51 Ha gout mad e hret hui er péh e laran? Ya, Eutru, emé ind.

52 Ha Jesus a laras hoah: Pihue-benac e zou dén ag er lézen, bag en dès hanàudigueah a zivont Ranteleah Doué, e zou haval doh un pentice péhani e denne ag é drézol madeu couh ha madeu nehué.

53 Ha p'en doé Jesus laret er lavar-cuhet-sé, e yas quit ag er léh-sé.

54 Ha goudé bout deid en é vro, e tesqué anehai en ou synagogueu, bag en dud e oé souéhot, bag e laré: A be ban e ma deid d'en dén-men er furnæz-zé, ha quement a guelloud?

55 Ha n'en d'é quet hinnéh mab ur halvé? Ha ne galhuér quet é vam Marie, hag é vreder Jacq, ha Jojeb, ha Simon, ha Judas?

56 Hag é hoérset, ha n'émand ind ol en hou vésq? A beban enta e tei en ol treu-zé guet bennan?

57 Hag ind e gavas tamal arb-nehou. Mæs Jesus e laras dehai: Er profæd n'en dé quet bemb hanhue mad, nemeid en é vrô, bag en é dy.

58 Ha ne bras quet ino calz a vurhudeu, diarben d'hou zigrédereah.

## PENNAD XIV.

EN amzér-zé, Herod en Tetrark e glenas er vrûd a Jesus,

2 Hag e laras d'é hoasiet: Yehan er Badehour é-ma ønnéh: sàued é varhue de vihne; ha dré-zé ean e hra ıement a vurhudeu.

3 Rac Herod en doé laqnet tud de guemér Yehan, a d'en derhiel ér rangenneu, dré en arben a Herodiad noès Philip é vrér.

4 Rac Yehan e laré dehou: El lézen e zihuen doh-h a hi havouèt.

5 Hag ean en doé hoant d'el laqat d'er marhue, næs eun en doé dirac en dud, rac queméret e oé guet-ıai aveid ur profæd.

6 Mæs en dé a ganedigueah Herod, merc'h Herodias gorollas dirac en dud, hag hi e pligeas de Herod.

7 Diarben quement-cé, ean e hras é guir dehi guet é, penaus e rehé dehi quement hi e honlennehé guet hou.

8 Hag hi, gondé bout bet quelenned araug, guet hi vam, Reit-d'eign bremen, émé-hi, pén Yehan er Badehour, én ur plat.

9 Hag er roué e oé glaharet guet quement-cé:
neoah, rac touïet en doé, hag aveid pligein d'er ré e oé
guet-hou doh taul, ean e hourhemennas en rein dehi.
10 Hag ean e gassas unan ag é berh de ziben Yehan
ér rangenneu.
11 Hag é ben e oé digasset én ur plat, ha reit d'er
plac'h youaneq, péhani en digassas d'hi vam.
12 Hag é ziscipled e zas, hag e gueméras é gorv,
hag el laquas én ur bé; hag ind e yas de laret quement-
cé de Jesus.
13 Pe gleuas Jesus quement-cé, e dremenas a vazé
én ur vâg, hag en hum dennas a dû d'ul léh distro; ha
pe gleuas en dud en dra-zé, ind en hélias arh dreid a
zoh er hærieu.
14 Ha pe yas Jesus quit, e huélas un nivéh vras a
dud, hag ean en doé truhé doh-t-hai, hag e yahas ou
zud clan.
15 Hag ardrô en handerhue, é ziscipled e zas d'en
gavouét, én ul laret: El léh-men e zou distrô, hag en
amzér e zou berreit; casset en dud-cé quit, aveid ma
elleint monnet ér hærieu, ha ma preneint bouit aveid
hai.
16 Mæs Jesus e laras tehai: N'é quet ret-tehai
monnet quit, hreit hui de zaibrein dehai.

17 Ind e laras dehou: Ni n'hun nès amen meit pemp baraén, ha deu bèsq.

18 Hag ean e laras tehai: Digasset-hai a-men d'eign-mé.

19 Ha goudé bout gourhemennet d'en dud azéein arh er hiaut, e gueméras er pemp torr bara, hag en deu besq, hag én ur zellet trema en Nean, e hras é vennoh, ou zorras, hag e hras en torheu bara d'é zisciplèd, hag en disciplèd d'en dud.

20 Hag en ol e taihras, hag e oént goalhet; hag ind e gassas guet hai deuzèc pannerad lan guet en tammeu e oé chomet arh-hou lerh.

21 Hag er ré en doé daibret e oé ardrô puemp mil a dud, hemp er groagué hag er vugalé.

22 Ha quentéh Jesus e hourhemenas d'é zisciplèd crapein én ur vâg, ha tremen en é raug én tu ral ag en aud, é-pad ma cassé ean en dud d'é hent.

23 Ha goude bout casset quit en dud, Jesus e yas é hunan arh ur manné aveit pedein. Deit-oé en noz, ha Jesus e oé attàu é hunan arh er manné.

24 Hag er vâg e oé é creis er môr scoeit, a bep tu d'en houlennen, rac ma oé en ahuél a-bén.

25 Mæs d'er bedairvet termen ag en noz, Jesus e yas devat-hai, én ur guêrhet arh arh er mór.

26 Ha doh er guéled é quérhet él-cé, ind e scontas hag e laras é oé en ankeu a fé, hag én ou lorh, ind e lausquas un taul huidal.

27 Quentéh Jesus e gonzas doh-t-hai, hag e laras: Hou péet fé, mé é, ne zoujet quet.

28 Pierre e laras: Eutru mar dé hui é, gourhemennet t'eign monnet devat-oh arh er mor.

29 Ha Jesus e laras tehou: Deit; ha Pierre e zisquennas ag er vâg, hag e guërhé arh er mór eit monnet trema Jesus.

30 Mæs é ol ma oé cribue en ahuél, ean en doé bet eun, hag él ma hé dôn én deur, ean e huchas én ul laret: Eutru, tennet mé a vamen.

31 Ha Jesus e astennas dehou é zorn, hag er héméras én ul laret tehou: Dén hemb calz a fé, perac é oh bet hui én arvar?

32 Hag a pe oé crappet ér vâg, en ahuél a dâuas.

33 Hag er ré oé ér vâg-zé, e dostas dehou hag en adoras én ul laret: Hui e zou é guirioné Mab Doué.

34 Ha goudé m'hou doé treuzet er poull-deur ind a yas é brô Gennesareth.

35 Ha pe tas tud ag er léh-cé d'en hanàuein, ind e gassas en doaré dré en ol vrô, trô-ar-drô, hag ind a digassas dehou en ol dud clan.

36 Hag ind e pedas anehou d'hou lézel de laquat hou zourn hemp-quin arh en penpill ag é zé, ha quement hani e laquas é zourn arh-n-hou e oé yahet.

PENNAD XV.

NEZÉ Scribed ha Pharisiénèd e zas a Jerusalem de gahouët Jesus, én ul laret:

2 Perac e torre hou disciplèd er hourhemenneu a guénou hur gourdadieuyér? Rac ne holhant quet hou zeourn pe zaibrant bara.

3 Mæs ean e laras tehai: Perac hui e tremenet-hui drest gourhemenneu Doué aveid gourhemennen a guénou hou gourdadieuyér? Rac Doué en dès laret:

4 Inour hou tad hag hou vam; hag elué: Pihuebenac e goal-conzou guet é dad pé guet é vam e zell bout laquet d'er marhue.

5 Mæs hui e lare: Pihue-benac en dou laret d'é dad pé d'é vam: Peb rô e zei a han-an, revou talvoudus d'oh.

6 Ha ne inorou guet é dad pé é vam: hag él-cé hui e hoès laquet de vout didalvé gourhemennen Doué aveid gourhemenneu a guénou hou gourdadieuyér.

7 Tud lan a gueuér, mad en dès Izaïas diouganet arh hou péu, én ul laret:

8 Er bohi-zé e dostas doh-t'eign guet hou guéneu, mæs hou halon e zou pell doh-eign.

9 Mæs ne verna quet tehai da ziscoein inour d'eign, a pe desquant lézenneu ha gourhemenneu en dud.

10 Hag ean e galhuas en dud arh-en-drô dehou, hag e laras tehai: Cleuet ha houyet.

11 Né quet er péh e ya ér héneu a houci eu dén; mæs er péh e za er mæs ag er héneu, eu dra-zé e houci en dén.

12 Nezé é zisciplèd e dostas hag e laras dehou: Ha gout e ret hui penaus er Phariséinèd, péré cleuet ou dès er péh e hoès laret, eu dès cavet arben-a-lam?

13 Mæs ean e laras: Quement planten ha ne vou quet plantet guet me Zad péhani e zou éu Nean, e vou tennet ag en douar, hourieu a rah.

14 Lausquet-hai: charratigeon dall ind ag e gass tud dall; ha mar zei en déu dall de gass en déu dall, ind e gouéhei ér poull, hou deu.

15 Nezé Pierre e laras dehou: Dizolet d'emb er lavar-cuhet-zé.

16 Ha Jesus e laras: Ha bout é m'oh hui hoah hemp gout?

17 Ha ne houyet-hui hoah, penaus quement e ya

ér guéneu e zischenue ér horve, ha taulet er hrér él léh distrô.

18 Mæs en treu e ya er mæz ag er guéneu, e za ag er halon; hag er ré-zé e houci en dén.

19 Rac ag er halon e ta er goal-chonjen, laberah avoultriach, treu lous, laeronci, testoni fall, droug-gonzereah.

20 En treu-zé e houci en dén; mæs dalbrein hemp bout golhet é zeourn ne houci quet en dén.

21 Ha Jesus e yas guit ag er léh-zé hag en hum dennas trema Tîr ha Sidon.

22 Ha chetu ur voés a Ganaan ag e zé ag er vrô-zé, en hum laquas de huchal, én ul laret: Eutru, mab David, hou péet truhé doh-t'eign; me merh e zou goal-casset goed un droug-sperèd.

23 Mæs ean ne zeuhanteras ur gùir dehi: Hag é zisciplèd e dostas, hag e bedas anehou, én ul laret: Casset-hi quit, rac en hum glem e hra arh-hunlerh.

24 Hag ean e laras: N'on bet casset nameid trema en devèd collet a dy Israel.

25 Nezé hi e dostas hag en adoras, én ul laret: Eutru, reit t'eign en nerh.

26 Ha ean e laras dehi: Ne quet mad quemér bara
er vugalé hag en durrel d'er châs bihan.
27 Mæs hi e laras: Neoah er châs bihan e zaibre er
creu e gouhe ag en daul hou eutruieu.
28 Nezé Jesus e laras dehi: Moés, hou fé e zou bras;
re vou groeit t'oh revé hou hoant; hag hi merh e oé
yahet arh en ær-zé.
29 Ha Jesus en hum dennas a ino hag e zas trema
en aud er vôr Galile; ha p'en doé crapet arh ur mané,
ean e azéas ino.
30 Hag un nivéh bras a dud e zas d'en gavouêt, hag
e zigassas guet hai ré gam, ré dall, ré vud, ré mahignet,
ha calz ré arall, hag ind hou laquas dirac é dreid, hag
ean hou yahas ol.
31 Hag en dud e oé bâmet ha souéhet, én ur huélet
penaus er vud e gonzé, er c'ham e querhé, en dall e
huélé; hag ind e vélé Doué Israel.
32 Nezé Jesus e galhuas é zisciplèd, hag e laras:
Truhé e mès doh en dud-zé, rac bout e zou tri dé m'en
dint doh me héli, hemp en dout nitra de zaibrein: ha
ne vennan quet ou daveiein él-cé d'er guær arh iun, gued
eun ne gouheint arh en hent.
33 Hag é zisciplèd e laras dehou: Men e cavehemb-

él lêh distro-men erhoalh a vara eit goalhein quement dud?

34 Ha Jesus e houlennas guet-hai: Péd bara en )ès hui? Seih, emé ind, hag en nebed pesquet.

35 Hag ean e hourhemenas d'en dud azéein arh en )uar.

36 Hag e guemèras er seih baraen hag er pesquet, drugaréquas en Eutru Doué, ou zorras a dameu, hag u hras d'é, zisciplèd eit zannein étré en dud

37 Ol er ré e oé ino e zaibras enta hou goalh ha herret e oé het hoah seih pannerad lan ag én tameu e homas arh ou lerh.

38 Neoah bout e oé ino puar mil den, hemp niverein r vugaligneu hag er groagué.

39 Ha Jesus ou daveias d'er guær, hag e binias en ır vâg, hag e yas trema en aud Magdala.

## PENNAD XVI.

HA nezé er Pharisiénèd hag er Saducénèd e dostas dehou aveid en anzéein; Ind e houlenas guet hou le ziscoein dehai un dra verhudus én Nean.

2 Mæs ean e laras tehai: P'é ma deid en handerhue areiu e hrér: Caër e vou en amzér, rac en hogus e ou ru.

3 Ha de vitin: Arnan e vou hinihue, rac en hogus e zou tihue ha ru.

4 Gout e ret enta hanàuein doairé en hogus; mæs ha ne ellehoh hanàuein en arrésieu en amzérieu? Er rumad-tud fall hag avoultr-men e glasq en dra berhandus; ha ne vou reit dehai meid berhud er profæt Jonas. Hag ean e lausquas anehai hag en hum dennas.

5 Ha pe oé deid é zisciplèd en tu rall, ind ou doé ancoheit cass bara guet hai.

6 Ha Jesus e laras dehai: Dihoallet ag er gouél er Pharisiénèd hag er Saducénèd.

7 Mæs ind e zevisas étré-z-hai, hag e laré: Dré n'hun nès quet queméret a vara, é ma.

8 Mæs Jesus pêhani e houyé qnement-cé, e laras: Ind scan a fé, perac e gonzet-hui étré-z-oh dré hui e n'hoès qnet queméret a vara?

9 Ha ne huélet hui penaus pemp bara e zou bet erhoalh aveid pemp mil dén, ha péd panerad hoès-hui casset guet-n-oh?

10 Ha penaus seih erhoalh aveid puar mil dén, ha péd qnestad hoès-hui casset guet-n-oh?

11 Perac ne huélet hui penaus ne m'ès chet conzet a vara d'oh, pe mès laret: Dihoallet ag er gouél er Pharisiénèd hag er Saducénèd.

12 Nezé ind e huélas penaus ean n'en doé quet laret en hum dihoallein ag er gouél er bara, mæs a credein er Pharisiénèd hag er Saducénèd.

13 Nezé Jesus e zas trema Cesare a Philipp, hag e aterças é zisciplèd, én ul laret: Petra e larér a Vab en Dén?

14 Lod, emé-ind, e lare é ma Yehan-er-Badéhour, lod arall Eli, lod Jeremi, pé unan henac ag er Brofètèd.

15 Mæs hui, emé Jesus, pihue e laret hui é on mé?

16 Simon Pierre e laras queutéh: Hui e zou er Hrouist, Mah en Doué bihue.

17 Nezé Jesus e laras dehon: Eurus oh, Pierre, mab Yehan: rac u'en dé quet er hicg nag er goaid en dès dèsquet t'oh quement-cé, mæs me Zad péhani e zou én Nean.

18 Ha mé ehué me lare d'oh é oh Pierre, hag ar-n-oh, él arh ur roh, me zahou me Ilis, ha doreu en Ihuern ne elleint nitra éneb tehi.

19 Ha me rei d'oh en alhuéieu a Ranteleah en Nean. Hag ol er péh e ariehet arh en douar, e vou ariet én Nean, hag ol er péh e ziariehet arh en douar, e vou diariet én Nean.

20 Nezé ean e zivemas é zisciplèd larein de zén penaus e oé ean Jesus-Chrouist.

21 A nezé Jesus hum laqas de ziscoein d'é ziscipled penaus e oé ret tehou monnet de Jerusalem, ha bout goal-casset dré er Ré-Gouh ag en dud, hag er Scribed, hag er Pen-Vêlean, bout lahet, ha distroeit a varhue de vihue en drivèd dé.

22 Ha Pierre er gueméras a dû, hag hum laqas d'en rebrechein, én ul laret: Eutru Doué, re virou; en dra-zé ne zigoéhou quet guet-n-hoh.

23 Nezé ean e zistroas hag e laras de Pierre: Pella, Satan; en arben-a-lam é ous d'eign; rac ne gavès quet mad er péh e za aberh Doué, mæs er péh e za aberh en dud.

24 Nezé Jesus e laras d'é ziscipled: En n'emh e venne me héli, e zeli nahein anehou é unan, dougue é groéz ha donnet arh me lerh.

25 Rac en n'emh e vennou salvein é vuhé, er hollou; hag en nemh e gollou é vuhé dré en arben a me ç'hanhue, er havou.

26 Rac de betra e talvehé d'un dén gounid er bed ol, mar da dehou col é inean? Pé petra e rei ean eit-hi, mar da ag é holl?

27 Rac Mab en Dén e zeli donnet lan a vrastæd é Dad, guet é Ælet, ha nezé ean e rei de beb-unan revé é oberieu.

28 E guirioné m'el lare d'oh: Bout e zou ré en hou vésq a-men ag e ne danhouo quet er marhue, quênt u'hou dou guélet Mab en Dén én ur monnet én é Ranteleah.

PENNAD XVII.

HA huéh zeuéh goudé, Jesus e gueméras guet-hou Pierre, Jâq ba Yehan é vrér, ou hassas én ul léh distro, arh ur mané ihuel.

2 Hag e hum ziscoas dirac-t-hai gronnet a scħerder; é zrem e zas de vout liguernus èl en hiaul, hag é zillad de vout guen èl en éerh.

3 Quentéh ind e huélas Moïse hag Eli é tevis guet-hou.

4 Nezé Pierre e laras de Jesus: Eutru, mar caret é hamb de séhuel a-men tair cohan, unan eid oh, unan eit Moïse, hag unan eid Eli.

5 Pe conzé oah, chetu e tas ur gogussen liguernus d'ou gronnein; hag e tas ag er gogussen ur voéh péhani e laras: Hennéh-é me Mab muihan-caret, guet-hou é ma me ol lehuiné, cheleuet ean.

6 Diarben er honzeu-zé, en disciplèd e gouéhas arh ou tâl doh en douar, guet er aont ou doé bet.

7 Mæs Jesus e dostas dehai, hag e laquas é zourn arh-n-hai, én ul laret: Sâuet, ha ne zoujet quet.

8 Quentéh ind e saùas de sellet; mæs ne huélezant mui meit Jesus.

9 En ur zisquen diar er manné, Jesus e zihuennas dorh-t-hai a gonze de hani ag er péh ou doé guélet, bet que ne vezé sàùet Mab-Dén a varhue de vihue.

10 Hag é zisciplèd e laras tehou: Perac enta e lare er Scribed penaus Eli e zéli donnet araug?

11 Ha Jesus e laras tehai: Ia, Eli e zeli donnet, hag e laquou pep tra ér stâd quetan.

12 Mæs el larein ehran d'oh: penaus Eli e zou deid abarh bremen, hag ind ou dès chet ean hanàuet, mæs groeit ou dès én é guéver él ind ou dès caret gobér, El-cé elué goal-gassein e reint Mah Dén.

13 Nezé é zisciplèd e huélas penaus ean en doé conzet dehai a Yehan-er-Badéhour.

14 Ha pe oé deid é vesq en dud, e dostas dehou en dén péhani hum daulas arh é zeulin dirac-t-hou, én ul laret: Eutru, hou péet truhé doh me vab péhani e zou loerec ha goal-casset; rac a liez ean e gouéh én tân, ha marahuéh én deur.

15 Ha digasset e mès ean d'hou disciplèd, hag ind n'ou dès chet guellet en yahat.

16 Mæs Jesus e laras: Rumad-tud scan a fé, ha lan a fallanté, pé veté quéit e vein-mé guet-n'oh: Pé veté

quéit a vein-mé goanvus a han-oh? Digasset er pautr amen d'eign-mé.

17 Ha Jesus a rebréchas en droug-sperèd, hag er hassas quit; hag er pautr e oé güelleit tehou arh en ær-zé.

18 Nezé en disciplèd e tas de gavouèt Jesus a dû, hag ind e laras dehou: Perac ne hun nès chet ni ellet er hass quit?

19 Jesus e laras dehai: Diarben hou tisgredereah. Rac, é guirioné m'el lare d'oh: Mar hou pehé fé él nr graenen zézeu, hui e larehé d'er mané-zé: quèrhet d'en tu hont, hag hum tennein e rehé; ha nitra ne vehé dihuellus aveid-oh.

20 Mæs er er ré-men, ne vé casset quit meid dré er beden ag er iun.

21 Mæs pe oent distroeit é Galile, Jesus e laras dehai: Mab en Dén e vou laqueit étré deourn en dud.

22 Hag ind e lahou anehou, hag en drivèd dé ean e saiiou e varhue de vihue. Hag en hum glahari a hrent calz.

23 Ha pe oent deit é Cafarnaüm, er ré ag e zaüé en devér a dostas de Pierre, hag e laras dehou: Hou Eutru, ha ne haie quet ean en devér?

24 Hag ean e laras: Ia: ha pe oé oeid éu ty, Jesns

en ziarhenuas, én ul laret: Petra chonget-hui, Simon? A zoh pihue e guemér rouéieu en douar en devér hag en taussen? A zoh hou pugalé hemp quin, pe a zoh en dud a zianvez?

25 Pierre e laras dehou: A zoh tud a zianvez. Jesus e laras dehou: Er vugalé enta e zou quit d'hou faïein?

26 Neoah, guet eun ma hrehemb in arben-a-lamm dehai, quérhet d'er môr ha taulet hou ruden; hag er hétan pesq e vou sâhet ag en deur, queméret ean; ha p'hou pou digoret é guennou hui e gavei ur péh argant: Queméret er péh-zé, ha reit ean dehai, aveid-on hag aveid-oh.

## Pennad XVIII.

En amzér-zé en disciplèd e dostas de Jesus, hag e laras tehou: Pihue e vou er brassan é Ranteleah en Nean?

2 Ha Jesus e halhuas ur hroaidurieg, el laquas én ou hreis, hag e laras tehai:

3 E guirioné m'el lare d'oh: Ma ne zistrohet quet ha ma ne zet quet de vout haval doh er vulgaléguen, ne yehet quet de Ranteleah en Nean.

4 Pihue-benac e za de vout bihan él er hroaidurieg, e vou er brassan é Ranteleah en Nean.

5 Hag èn nemb e ziguemér ém hanhne ur hroaidurieg él hennen, em diguemér mé memb.

6 Ha guél vehé d'en hani e hrehé en arben-a-lam doh unan hemb quin ag er vugalégueu-zé e grede én-on, ma vehé staguet ur mein milin doh é houg, ha ma vehé taulet é sôl er mor.

7 Goah aveid er bed dré en arben-a-lam! Ret-é ma vou arbenneu-a-lam; goah neoah d'en nemh a béhani é ta en arben-a-lam.

8 Mar da euta d'hou troèd pe d'hou tourn bout aveid-oh un arben-a-lam, trohet ind, ha taulet ind pell doh-oh; guél é monnet ér Baraouis gued un troèd pé un dourn hemp quin, eit bout taulet én Ihuern guet hou teourn ha guet hou treid.

9 Ha mar dé hou lagad un arben-a-lam aveid-oh, tennet ean, ha taulet ean pell doh-oh; guel é monnet ér Baraouis gued ur lagad hemb quid eit bout taulet en Ihuern guet hou teulegad.

10 Dihoallet enta a zisprisein unan hemb quin ag er vugalégueu-men; rac m'el lare d'oh: én Nean, ou Ælèd e zou perpet dirac me Zad padus a ol viscoah de virhuiquin.

11 Rac Mab en Dén e zou deid de salvein er ré béhani a oé collet.

12 Petra e chonget-hui? Mar en dehé en dén cant davad, hag e tehé unan anehai de vout dianquet, ha ne lausquehe quet en nandée ha puar niguênt arall, aveid monnet ér manéieu de glasq en hani e zou dianquet.

13 Ha mar digoéhé dehou en gavouêt é guirioné mél lare d'oh: Penaus bout e zou muioh a lauiné diarben hennen, aveid diarhen en nandée ha puar niguent ha ne oent quet het dianquet.

14 El-cé hou Tad péhani e zou én Nean na fal quet dehou ma vou collet unan ag er vugaléguen-men.

15 Mæs mar en dès péhed hou prér inemb d'oh, querhet, ha tamall anehou étré hui hag ean hemh-quin. Mar cheleuein e hra doh-hoh, hui et hoês gouniet hou prér.

16 Mæs, mar ne cheleu quet doh-hoh, queméret hoah guet n'oh un déu pé zeu, aveid me vou diazéet pep guir dré er héneu a deu pé dri dest.

17 Ha mar ne chelen quet anehai, laret d'en Ilis. Nezé, mar ne cheleu quet en Ilis, beèh aveid-hou él ur pagan hag ur publican.

18 E guirioné el laran d'oh: Quement tra e ariehet arh en douar, e vou ehué ariet en Nean; ha quementtra e ziariehet arh en douar e vou ehué diariet en Nean.

19 Larein e ran hoah d'oh: Penaus mar en hum

laqua deu a han-oh quevret arh en douar, quement tra ma houlenneint e vou reit dehai guet me zad, péhani e zou én Nean.

20 Rac él léh é ma deu pé tri zén dastumet ém hanhue, en hum gavan inou én on hreis.

21 Nezé Pierre e dostas dehou hag a laras: Entru, pé guéh e zistollein d'em hrér, pé en dou péhet inemb t'eign? Bet seih guéh?

22 Jesus a laras dehon: Na laran quet t'oh beté seih guéh, mas beté déc ha tri-uiguént guéh seih guéh.

23 Dré-zé, Ranteleah en Nean e zou haval doh ur roué péhani e houlennas gued é vehuélion cont ag er gargue en doé reit tehai.

24 Er hetan méhuel e zas dirac t'hou, e zelié dehou déc mil taland.

25 Hag el n'en doé quet er péh a dra d'on faicin, er roué é hourhemennas er güerhein, ean, é voés, é vugalé, hag ol er péh en doé, eid zisteurel é zélé.

26 Er mehuel-zé hum danlas étal treid é Entru hag er pedas én ul laret: Taulet t'eign un tamicg amzér, ha m'hou paiou.

27 Er roué a gueméras truhé doh-t'hon, hag en daveias d'er gar arleb en dont ean groeit quit a ol er péh e zelié.

28 Mæs ne oé quet oeid quit mad er méhuel-zé, ma cavas unan ag é gen-vredér péhani e zelé dehou cant diner: quentéh ean e groguas én hou dré er goug, hag é vennė en tâguein én ul laret: Pai he zelé.

29 Caër en doé bet en déu-zé hum durel étal é dreid hag er pedein, én ul laret: Teulet t'eign amzér, ha m'hou paiou.

30 Mæs ean ne vennas quet er cheleu, hag e yas er mæz, hag e hras er bouttein é rangenneu bet que nen devehé paiet é zelé.

31 Mæs er méhuélion arall, poéniet ha chiffet é huéled quement-cé, e laras d'ou Eutru ol er péh e oé digoéhet.

32 Nezé en Eutru e galhuas dirac-t-hou er méhuel-zé, hag e laras dehou: Méhuel fall, él m'hou poé ean goulennet guet-n-eign, hou telé e oé bet distollet t'oh.

33 Ne zelicoh-hui enta hou pout éhué truhé doh hou gen-vrér, él m'em boé bet doh-hoh?

34 Quentéh é Eutru én arfleu el laquas étré deourn en dud ag er lézen, bet que n'en dévezé paiet ol é zelé.

35 El-cé chué e hrei en hou quevér me Zad péhani e zou én Nean, ma ne zistol, peb unan e han-oh, e greis é galon d'é vrér.

## PENNAD XIX.

HA p'en doé Jesus per-laret er honzeu-zé, ean e yas quit a Halile, hag e zas trema er vrô Jude, en tu arall d'er Jourdan.

2 Hag un nivéh bras a dud e yas arh-é-lerh, hag ean hou yahas ino.

3 Ha Pharisiénèd e dostas dehou eid en anzéein, hag e laras tehou: hag ellein e hra un dén délézel é voés dré un arben benac?

4 Jesus e laras tehai: Ne hoès hui leinet, penaus en hani en dès crouèt Mab Dén, en tu quetan ag er bed, en dès ind crouèt dén ha moès!

5 Chetui perac, emé ean, é teli en dén délézel é dad hag é vam, hag hum staguein doh é briéd, hag a zeu ne reint meid ur hicg hemb-quin.

6 Rac-cé deusto men d'ind deu, ne hrant meid ur hicg hemb-quin. Rac-cé Mab Dén ne zeli quet disarieín er pêh en dès Doué ariet.

7 Ind e laras tehou: Perac enta Moise en dès ean gourhemenuet rein d'er voés ur lihér a zistac, hag hé bouttein quit?

8 Ean e laras; guir é: Moise, dré en arben ag er galon didruhé e hoès, e gavas mad ma gassehéh quit

hou croagué; mæs ne oé quet él-cé oé ag er pén quetan.

9 Eid on mé, m'el lare d'oh: Pihue-benac e lausq é voés, nameit ha ean vehé dré en arben ma hé dés péhed gued unan benac, hag e zimé gued un arall, e zou un avoultr; hag en hani e zimé d'ur voés distaguet él-cé doh hé friéd e zou ehué un avoultr.

10 E zisciplèd e laras tehou: Mar dé él-cé é stad un déu diméet, gueL é bout hemb diméein.

11 Jesus e laras tehai: En ol n'ind quet aveid gout er gonze-men. n'en dès meit er ré en dès digueméret er vennoh-zé quet Doué.

12 Rac bout e zou tud spahuet, peré e zou ganet él-cé a gorv ou mam; ha tud spahuet peré e zou bet spahuet gued en dud arall; ha bout e zou tud spahuet ag ou dès hum spahuet ou-unan dré en arben ag er Ranteleah en Nean. Pihue-benac e elle gout, houyéet.

13 Nezé digasset e oé bet bugalé de Jesus, eid m'en devezé laqueit é zeourn arh-u-hai ha pedet aveit hai; mæs é zisciplèd ou fellé éu ur hourdous.

14 Jesus ag é dû e laras tehai: Lausquet er vugaléguen-zé de zonnet, ha ne viret quet doh-t-hai a dostat t'eign, rac Ranteleah en Nean e zou d'er ré haval doh-t-hai.

15 Hag arlerh en dout laqneit é zéourn arh-n-hai, ean e yas é hent.

16 Unan ag er ré e oé ino, e dostas tehou hag e honlennas guet-hou: Eutru Mad, petra e zelian mé gober eid en dout er vuhé padus da virhuiquin?

17 Jesus e laras: Perac e laret-bui é on mad? N'en dès nameit Doué ag e zou mad. Hama, mar vennet monnet ér vuhé, miret er gourhemenneu.

18 Péré, e honlennas ean? Jesus e laras tehou: Ne véet laher de zén erbet, ne véet quet lous, na laer, na fall test.

19 Hui e inourou hou tad hag hon mam, ha hui e garou hou nessan él oh hou ç'hunan.

20 En dén youancq-cé e laras tehou; Groeit e mès er péh e laret, ag eu oaid tinéran, petra e chome hoah guet-n'eign d'hobér?

21 Jesus e laras: Mar vennet bout clôcq, quérhet da hnerhein er péh e hoès, ha breît er briz anehai d'er beurerion: ha bui hou pou un trézol én Nean; hag arlerh quement-ce, deit ha héliet mé.

22 Mas pe gleuas en dén youancq-cé er gonze-zé, ean e yas quit goal-glaharet, rac madeu bras en doé.

23 Nezé Jesus e laras d'é zisciplèd: E guirioné, al

laran d'oh, penans e ma diæz d'un dén pinhuic monnet ér Ranteleah en Nean.

24 Hag el laran d'oh hoah: Æzoh é d'ur hanval tremen dré graouen en nadoué, eid d'un déu pinhuic monnet ér Ranteleah en Nean.

25 E ziscipled én ur eleuein quement-cé, e oé bâmet, hag e laras: Pihue enta e ell gobér é salvedigueah?

26 Mæs Jesus e sellas doh-t-hai, hag e laras: Aveid en dud en dra-zé e zou dihuellus; mæs aveid Doué peb tra e zou guellus.

27 Nezé Pierre e laras de Jesus: Hui e huèle en hun nès lézet peb tra aveid hou ç'heli; péh góür hur bou ni enta?

28 Jesus e laras dehai: E guirioné m'él lare doh: penans hui peré e zou deid arh me lerh, pe zei en eil ganedigueah, a pe vou Mab en Den azéet arh er gadoér é vrastæd, hui e vou azéet chué arh deuzec gadoér, ha hui e varnou en neuzéc tribu Israël.

29 Ha pihue-benac, dré garanté aveid on, e zilezei é dy, pé é vredér, pé é hoéréséd, pé é dad, pé é vam, pé é voès, pé é vugalé, pé é vaden, en devou cand aveid unan hag er vuhé padus de virhuiquin.

30 Nezé hilleih ag er ré guetan e vou er ré dehuéhan; hag er ré dehuéhan, er ré guetan.

## PENNAD XX.

RANTELEAH en Nean e zou haval doh un pentiec péhani e yas a vitin mad d'hobér marhad guet gounidision a labourat é huiniég.

2 Arlerh en dout groeit marhad guet-hai ag un dineer dré zeuéh, ean ou hassas d'é huiniég.

3 Ean e yas er mæz ardrô en daïvvèd ær hag él ma cavas ér dachen tud hemb labour, ean e laras dehai:

4 Querhet ehué d'em guiniég, ha m'hou paiou él reih ha mad.

5 Hag ind e yas. Ean e yas er mæz arré ardro en huéhvèd ær, hag ardro en nàuvèd, hag ean e hras en haval dra.

6 Nezé, ean e yas er mæz arré ardro en unécvèd ær, hag él ma cavas hoah ér dachen tud hemb labour, ean e laras dehai: Perac é chomet-hui a-men de boéz abad en dé?

7 Ind e laras dehou n'ou doé quet cavet a zeuéh; hag ean e laras dehai: Querhet ehué d'em guiniég.

8 Denoz, en eutru-zé e laras d'é vérer: Galhuet er

hounidision ha paiet-ind, én ur monnet dré er ré e zou deit dehuéhan bet er ré quetan.

9 Rac-cé a pe hum ziscoas er ré e oé deit ardrô en unécvèd ær, ind e digueméras peb a zinær.

10 A pe oé deit tro er ré guetan, ind e chonjé e diguemérezent mui aveid er réral: mæs peb a zinær n'ou doé quet quin.

11 Ha quement-cé e hras dehai hourboutad inemb d'en pentiec.

12 Én ul laret: Er ré-zé e zou deit dehuéhan, n'ou dès laboureit mæs en æriad, ha hui ou fai quement él omb-ni peré e zou bet abad en dé él labour hag én tuemdér.

13 Mæs ean e laras de hunan anehai: me minon, ne ran gueu erbet doh-oh: ne hoès hui groeit marhad guet-n'eign aveid un dinær dré zénéh?

14 Quemeret er péh e za d'oh, hag hum dennet. Me falle d'eign rein d'en hani zou deit dehuéhan quement él d'oh.

15 Ne gavet-hui é ellan gobér er péh e garan a me zreu? Ha déliet-é d'hou lagad-hui bout droug, rac ma on-mé mad?

16 El-cé er ré dehuéhan e vou er ré guetan, hag er

ré guetan e vou er ré dehuéhan: rac paud e zou galhuet, mæs dibaud a zou diforhet.

17 Ha Jesus e yas de Jerusalem hag e gueméras a dû é zeuzec discipl, hag e laras dehai:

18 Chetu e hamb de Jerusalem, ha Mab en Dén e vou laqueit étré deourn er Pen-Vélean hag er Scribed, peré er varnou d'er marhue,

19 Hag el laqent e reint étré deourn er Gentiled aveid gohér goab anehou, aveid er foétall hag aveid er staguein arh er groéz; hag en drivèd dé ean e sàuou a varhue de vihue.

20 Nezé mam bugalé Zebede e dostas de Jesus guet hé deu vab, hag en adoras én ur houlen guet hou un dra.

21 Hag ean e laras tehi: Petra e houlennet-hui? Groeit, emé hi, ma vou men deu vab, én hou ranteleah, azéet unan a zéheu d'oh, en arall a glei.

22 Mæs Jesus e laras tehi: Ne houyet quet petra, e houlennet ha hui e ellou ivèd er halice e ivein mé? Ya, emé ind, ni e ellou en ivèd.

23 Guir é, emé Jesus, hui e ivou er halice e ivein; mæs eit bout azéet ag en tu déheu, pe ag en tu clei d'eign, n'en dé quet d'eign mé é er rein d'oh, en inour-zé e vou reit d'er ré de boré eu dès ean stallet me Zad.

24 Ha pe gleuas en dêc arall, ind e rebréchas doh en deu vrér.

25 Mæs Jesus hou galhuas dirac-t-hou, hag e laras: Gout e ret penaus er Penneu vras ag en dud en dès pérh arh-nehai, ha penaus er ré guelloudec e ziscoua ou bili arh-nehai.

26 Ne vou quet él-cé étré-z'oh; mæs pihue-benac e fellou dehou hout hrassoh étré-z-oh, revou goah aveid oh

27 Ha pihue-benac e fellou dehou bout er hetan arh-anoh, revou sclav doh-oh.

28 El n'e quet deit Mab en Dén eit bout cherviget, mæs aveid chervigein, ha rein é vuhé aveid dasprena-dureah calz a dud.

29 Ha pe oent oeid quit a Jericho, un nivéh vras a dud e yas arh-é-lerh.

30 Ha chetu deu zén dall, peré e oé azéat arh en hent, e gleuas penaus e tremené Jesus; hag en n'huai laquas de huchal, én ul laret: Eutru, Mab David, hou peèt truhé doh-emb.

31 Hag en dud e gourdouzé anehai, eit ou laquat de tâuein, hag ind e huché hoah crihuoh, én ul laret: Eutru, Mab David, hou peèt truhé doh-emb.

32 Ha Jesus e arzhuas, hou galhuas hag e laras dehai: Petra e fell d'oh ma rein aveid-oh?

33 Hag ind e laras dehou: Eutru, digueoret hun deulagad d'omp.

34 Ha Jesus en doé truhé d'oh-t-hai, hag e laquas é zourn arh ou teulagad; ha queutéh ou teulagad e gavas er goulou, hag ind e hétias anehou.

## PENNAD XXI.

EL ma tosté Jesus de Jerusalem, ha pe oent deid de Vethfage, tost de vané Olivèd, ean e zavaias deu ag é zisciplèd é raug,

2 En ul laret: Querhet d'er vourc'h e zou dirac-hoh, ha hui e gavou un azennès staguet, hag hé hébél ital d'hi: distaguet ind ha digasset ind t'eign.

3 Ha mar goulennér guet-n-oh, perac é ret quement-cé, laret en en dès en Eutru d'hobér anehai, ha quentéh ean hou lausquou de vonnet.

4 Mæs quement-cé ol e zou digoéhet aveid laquat de vout é guirioné er péh e oé bet laret dré er profed én ul laret:

5 Laret d'er verc'h Sion: Chetu hon roné e za devad-oh cunff, hag azéet arh un azennès, hag arh en azen bihan, en hani e zou idan er iög.

6 En disciplèd enta e yas hag e hras él ma oé bet gourhemenuet dehai.

7 Hag ind e gassas de Jesus en azennès hag hé hêbêl, hag ou golas gued ou dillad hag e laquas Jesus de chouquein arh nehi.

8 Un nivéh hras a dud e lédé ou dillad én hent, lod arall e drohé barreu gué, hag ou zaulé él léh ma tehé tremeine.

9 Har er ré en helié e laré a voéh ihuél: Hosanna de Vab David! Revou beniguet en hani e za aherh Doué! hosanna é lein en Nean.

10 Ha pe oeid é Jerusalem, ol dud a kær e oé bâmet hag e laré: Pihue é honnéh?

11 Hag e ré e oé guet hou e laré: Honnéh é Jesus er profed péhani e zou a Nazareth é Galile.

12 Ha Jesus e yas é Ty-Doué, hag e cassas er mæz er ré ol e huerhé pé e hrené é Ty-Doué, hag e tiscarras taulieu er varadision argant ha cadoérieu er varadision clomet.

13 Hag e laras dehai: Scrihuet-é, Me zy e vou galhuet en ty a beden, mæs hui e hoès groeit anehou ur groh laeron.

14 Nezé en dud dall hag er ré gam e zas d'en gavouét én Ty-Doué, hag ean e yahas anehai.

15 Mæs pe huélas er Pen-Vélean er vurbudeu e hré, hag er vugalé péré e huché én Ty-Doué: Hosanna de Vab David! e sâuas droug én ou calonneu.

16 Hag ind e laras dehou: Ha cleuein e hrér er péh e lare er ré-men? Ia, emé Jesus dehai, ha ne hoès hui leinet biscoah penaus ag er vég er vugalé hag ag er ré e zou arh er vròn, e tennér er guellan mêledigueah?

17 Hag ean ou lausqnas ino, hag e yas er mæz ag er gær, é Bethania, hag e chomas ino.

18 D'er vitin pe zistroé é kær, en doé nan.

19 Hag e huélas ur figuézen arh é hent, hag e tostas dehou, ha ne gavas nitra arh-n-hi, meid delliàu hemp quin, hag ean e laras d'é ziscipled: Re zei birhuiquin fréh ebed arh-anoh, ha quentéh er figuézen e séhas.

20 Ha pe huélas en disciplèd en dra-zé e oent bâmet, én ul laret: Penaus e ma bet séhet quentéh er figuézen?

21 Mæs Jesus e laras dehai: E guirioné m'el lare d'oh: Mar hou pehé fé, ha mar ne vehoh quet in arvar, n'é quet diarben er figuézen hemp quin, e rehoh él-cé, mæs ehué ma larehoh d'er mané-men: Sâüet hag hum taulet ér môr, quément-cé e vehé groeit.

22 Ha quement tra ma houlehennet guet fé ér beden, e vou reit d'oh.

23 Ha pe oé oeid én Ty-Doué, er Pen-Vêlean hag er Ré-Gouh ag en dud e dostas dehou él me oé de perdég, hag ind e laras: Aberh pihue e hrét hui quement-cé? ha pihue en dès reit t'oh er guellond-zé.

24 Ha Jesus e laras: Mé houlenou chué goet-n-oh un dra, ha mar el laret t'eign, larein e reiu chué d'oh a berh pihue e hran en treu-zé.

25 Badient Yehan a beban é ma ean deit? Pé ag en Nean, pé ag én dud? Mæs ind e gonzas étré-z-hai hag e laras:

26 Mar laramp ag en Nean, ean e larou d'omp: Perac enta ne hoès hui credet dehou? ha mar laramp ag en dud, e zeleamb gavouèt eun dirac en dud; rac en ol e guemér Yehan aveid ur profed.

27 Hag ind e rescondas hag e laras de Jesus: Ne houyamb quet. Hag ean e laras tehai: Ha mé ne larein quet t'oh a berh pihue e ran quement-cé.

28 Mæs petra e chonget-hui? un dén en doé deu vab; hag ean e yas de gavouèt er hetan hag e laras dehou: Me mab, quèrhet hinihue de labourat ém huniécg.

29 Mæs ean e laras: Ne heiu quet. Mæs goudé e tas quæ dehou, hag e yas.

30 Donnet e hras ehué de gavouèt er guilé hag e laras dehou en haval dra, hag hèuuén e laras: monnet e hran, Eutru; mæs ean ne yas quet.

31 Péhani ag en deu-zé e hras vennedigueah é dad? Ind e laras dehou: Er hetan. Jesus e laras dehai: E

guirioné m'el lare d'oh penaus er bublikénèd hag er guistri hou tiaraugueí é Rantaleah Doué.

32 Rac Yehan e zou deid d'hou gavonèt én hént ag er huirioné, ha n'hoès quet credet dehou: Mæs er hubli-kénèd hag er guistri en dès credet dehou: Ha hui goudé en dout guélet quement-cé n'hoès quet het a hæ, ha n'hoès quet credet dehon.

33 Cheleuet ul lavar-cuhet arall. Bout e oé ur Pentiec péhani e hiantas ur huiniég, hag e hras ur hrleu en drô dehi, hag e zäuas ur honasquel hag un tour; hag er hras a gôhr de labourision, hag ean e yas d'ur vrô pell.

34 Ha pe dosté amzér er fréh, ean e gassas é vehue-lion trema er labourision, aveid dastumat fréh é huiniég.

35 Mæs er labourision goudé en dout croguet én é vehuélion e scoas arh unau, e lahas er guilé hag e véinas un arall.

36 Cassein e hras arré mehuélion arall calz muioh eid araug, hag ind e hras dehai un haval dra.

37 En tn dehuéhan ean e cassas dehai é vab é-unan én ul laret: Doujeiu e reint me mab.

38 Mæs er labourision én ur huélet er vab e laras étré-z-hai: Hennéh é er minour, deid, lahamb anehou, ha queméramb é zanué.

39 Ha goudé en dout croguet én er minour, ind e taulas anehou en tu arall d'er huiniêg, hag el lahas.

40 Pe zei enta eu Eutru er huiniêg, petra e hrei-ean d'el labourision?

41 Ind e laras dehou: Dismantein e hrei quentéh en dud droug-zé; hag e hrei é huiniêg a gôbr de labourision arall, péré e hrei dehou é fréh én ou amzér.

42 Jesus e laras dehai: Ha n'hoès hui hiscoah leinet ér scritur: Er mein en dés taulet er ré e oé de bleuiat e zou deid de vout er pen-mein ag er horn: guet en Eutru é ma het groeit qnement-cé, hag en dra souêhus éma d'hou teulegad?

43 Dré-zé m'el lare d'oh, Penaus Ranteleah Doué e vou lamet a guet-n'oh, ha reit d'ur bobl péhani el laquou de rein fréh.

44 Ha pihue-henac e gouéhou arh er mein-zé e vou torret; hag arh pihue-henac e gouéhou er mein-zé e vou mahignet.

45 Ha pe gleuas er Pen-Vêlean hag er Pharisiênéd é lavar-cuhet, ind hanàuas penaus e gonzé ag anehai.

46 Hoant ou doé de croguein arh ne hou, mæs eun on doé dirac en dud, rac ind e gueméré anehou aveid ur profed.

## PENNAD XXII.

HA Jesus e gonzas hoah guet lavar-cnhet, hag e laras tehai:

2 Ranteleah en Nean e zou haval d'oh ur roué péhani e venne diméein é vab.

3 Hag e gasse é véhuélion de galhueiu d'en æredeu er ré e oé bet pedet; mæs él n'ou doé quet prézet donnet,

4 Ean e gassas hoah méhuélion arall eit laret tehai: Campenet e mès ur prèd, lahet e mès en éhein, hag er péh em boé laqueit de lardein; daré-é ol en treu, deit d'en æréd.

5 Mæs ind e yas peh unan d'é dù, lod arh er mæzeu, ha lod d'ou marhadeu.

6 Lod aral e hum gueméras doh méhuélion er roué, ha goudé m'ou doé ind goal-casset é peb tu, ind ou laquas d'er marhue,

7 A pe gleuas quement-cé er roué hum laquas én arfleu, hag e gassas é vrézélision péré e lahas er lahérionzé, hag e losquas hou hær.

8 Nezé ean e laras d'é véhuélion: Peh tra zou daré eid en æred, mæs er ré e oé bet pedet ne tallan quet er hoéu bout ag en æred.

9 Quêrhet enta dré én henteu, ha pedet ol er ré e gavehet.

10 Hag é véhélion e yas enta dré en henteu, hag e dolpas mad a fall, él m'ou doé cavet, ha sal en æred e zas de vout lau a dud doh taul.

11 Mæs a pe zas er roué, ean e huélas doh taul unan ha n'en doé quet é husquemant æreden.

12 M'ami, émé er roué, pérac e hoh hui deit a-men hemh hou cusquemant æreden? En dén-zé e chomas hemb sannein gricq.

13 Nezé e roué e laras d'é véhélion: Staguet ean dré en trèd hag en deourn ha taulet ean én tihoêldæd a zianvez: azé e vou dareu ha tarhereah dént.

14 Rac paud mad e zou galhuet, ha dibaud e zou dibaud e zou difforhet.

15 Nezé er Pharisiénèd hum gonzas étré-z-hai eid cavoued en tu de dapoud Jesus en é gonzeu.

16 Ind e zaveias enta lod a ou disciplèd, gued Herodianèd eid laret tehou: Eutru, goud e hramb é laret perpet er huirioné, hag é quelenet lézen Doué quer clous d'ur ré él d'er ré rall, ha hui e hoês en haval caranté eid en ol.

17 Laret t'emb enta hou chonge ar guement-men: Ha deliein é hrér, ya pé nareu, paiein en tribut de Cesar?

18 Mæs Jesus péhani e hanàué ou fallanté e laras tehai: Tud lon a gūeuiér, perac en em anzéet-hui?

19 Discoeit t'eign er péh argant e zeliet paiein de Cesar. Ind e hras dehou un dinær.

20 Nezé Jesus e laras dehai: Péh havaledigueah ha péh hanhue e zou merchet ar er péh-cé?

21 Havaledigueah ha hanhue Cesar, é mé ind; Hama, emé Jesus, daccoret de Cesar er péh e zou de Cesar, ha de Zoué er péh e zou de Zoué.

22 Ha pe ind e gleuas quemént-cé e oent souëhet bras, hag arlerh en dont lézet anehou, ind e yas quit.

23 En dé-zé er Saducénèd peré e lare ne zaliou quet en dad a varhue de vihue, e zas d'en gavouèt, hag ind e houlennas en dra-men guet-hou:

24 En ul laret: Eutru, Moïse en dès laret: Mar marhue unan benac hemp bugalé, re zimiéou é vrér d'é voés aveid digass hâd d'é vrér.

25 Mæs bout e oé en ou mésq seih brér; hag er hetan goudé bout bed diméiet d'ur voés, e varhuas; hag él n'en doé quet a hâd, can e lausquas é priêd d'é vrér.

26 El-cé e digoéhas d'en eil, d'en drivèd betig en seihvèd.

27 En dehuéhan ol er voés e varhuas ehué.

28 Mæs a pe zåuou eu dud a varhue de vihue, a béhani er seih-zé, e vou-hi priéd? Rac ind ol ou dès bet anehi.

29 Mæs Jesus e rescondas hag e laras tehai: Hum fariat e hret, ha ne hanaüet quet er Scritur na guelloud en Eutru Doué.

30 Rac pe såuou en dud a varhue de vihue, ne vou mui diméet hanui, hag hanni n'en dou priéd er bet; mæs eu ol e vou él Æled ér Baraouis.

31 A zivout er schuel ag er ré varhue de vihue, ha ne hoès hui leinet er péh e zou scrihuet, pe lare d'oh en Eutru Doué:

32 Me zou Doué Abraham, Doué Izaac, ha Doué Jacob. Ean e zou Doué, uaren ag er ré varhue, mæs er ré vihue.

33 Hag er boble e chomas bâmet, é cleuet er hon-zeu-zé.

34 Mæs a pe gleuas er Pharisiénèd en doé Jesus laqueit er Saducénèd de cherrein ou bég, ind e zas ol d'er havouèd.

35 Hag unan a uehai, den ag el lézen, e houlennas guet-hou, é sigur en anzéein,

36 Eutru, péhani é er guetan gourhemen ag el lézen?

37 Jesus e laras tehou: Hui e gârou hou Toué a ol hou calon, a ol hou sperèd, hag a ol hon ç'inean:

38 Hennéh-é er guetan hag er vrassan gourhemen.

39 Ha chetu en eil péhani e zou haval doh honnéh: Hui e garou hou nessan él oh hou ç'hunan.

40 En nihue hourhemen-zé é ma ol el lézen hag er brofætèd.

41 Nezé er Pharisiénèd en hum dolpas, ha Jesus e houlennas dehai:

42 En ul laret: Petra e chonget-hui ag er Chrouist? De bihue é-ma ean mab? De Zavid, e m'ind-i.

43 Hag ean e laras tehai: Penaus enta David, dré er Sperèd, en er galhue ean é Eutru, én ul laret:

44 En Eutru en dés laret d'em Eutru: Azéet én tu déheu d'eign, bet qne n'em bou laqueit hou ç'énebourion idan hou treid.

45 Mar er galhue enta David é Eutru, penaus é-ma ean é vab?

46 Ha dén ne zeuhanteras guir dehou: hag a houdevèh dén ne gredas en aterçein.

## PENNAD XXIII.

NEZÉ Jesus e gonzas doh en dud, ha doh é ziscipled,

2 En ul laret: Er Scribed hag er Pharisiénèd e zou azéet arh gadoér Moise.

3 Mired enta, ha groeit quement ind e larei d'oh; mæs ne rehet quet revé ou ç'oberieu; rac ind e lare, ha ne hrant quet.

4 Rac ariein e hrant béheu ponér ha dizougus, hag ou laquat e hrant arh ziscouai en dud, mæs ne fell quet tehai ou fichein guet ou biz.

5 Mæs ou ol obérieu e hrant aveid bout guélet guet en dud; rac ledanoh é mant ou phulacterieu, ha caeroh ou difflad,

6 Carein e hrant er huléieu quetan ér hoénieu, hag er gadoérieu quetan ér synagogueu,

7 Hag er stouyeu ér marhalléhieu, ha bout galhuet guet en dud: Eutru, Eutru.

8 Mæs hui ne vehèh quet galhuet Eutru: rac unan hemp-quin é zou hou Eutru: ha hui ol bredér oh.

9 Ha ne galhuet dén erbet hou tad arh en douar: rac unan hemp quin e zou hou Tad péhani e zou én Nean.

10 Ha ne vehéh quet galhuet mæstreu, rac unan hemp-quin e zou hou Mæstre, er Chronist.

11 En hani brassan én hou mesq e vou hou méhuel.

12 Rac pihue-benac en hum ihuellou, e vou izellet: ha pihue-benac en hum izellou, e vou ihuellet.

13 Mæs goah t'oh Scribed ha Pharisiénèd lan a güeuier, Dré ma cherret Rauteleah en Nean d'en dud;

rac ne é het quet abarh hou ç'hunan, ha ne lézet quet monnet a barh er ré ou dès hoant de vonnet.

14 Goah t'oh Scribed ha Pharisiénèd lan a gueuiér, dré ma lonquet tiagueheu en intanvésèd guet hou pedenneu hir: dré zé hui hou pou ur varnedigueah vrassoh.

15 Goah t'oh Scribed ha Pharisiénèd lan a gueuiér, dré ma ridée e hrér en drô ag er môr, hag ag en douar aveid gobér un discipl; ha p'éma groeit, gobér e hrér mab en Ihuern dihue buéh mui aveid oh.

16 Goah t'oh charratigeon dall péré e lare: Pihue-benac e douiou dré en Ty-Doué, e zou nitra; mæs pihue-benac e douiou dré en eur ag en Ty-Doué, honnéh e zeli derhiel d'é guir.

17 Tud disquiant ha dall! rac péhani e zou er vrassan, pé en eur, pé en Ty-Doué péhani e zantela en eur?

18 Pihue-benac, émé hui, e douiou dré en autær, ne zou nitra; mæs pihue-benac e douiou dré en ro ag e zou ar-n-hi, honnéh e zeli derhiel d'é guir.

19 Tud disquiant ha dall! rac péhani e zou er vrassan, pé er rô, pé en antær péhani e zantela er rô?

20 Pihue-benac enta e douiou dré en autær e douiou dré hi, ha dré guément e zou ar-n-hi.

21 Ha pihue-henac e douiou dré en Ty-Doué, e
douiou dré en Ty-Doué ha dré en hani e chome abarh.

22 Ha pihue-benac e douiou dré en Nean, e douiou
dré cadoér Doué, ha dré en hani e zou azéet arh-n-hi.

23 Goah t'oh Scribed ha Pharisiénèd lan a gùeuiér,
hui péré e bai en devér arh er vent, en anés, hag er
humin, hag e lézet de hoés en treu er muian vernus én
er lézen, er varn, en trugaré hag er fé. Red e oe gobér
en treu-men, hemh lézel er ré rall d'hohér.

24 Charratigeou dall péré e zill ur huiben hag e
lonq ur hanval.

25 Goah t'oh Scrihed ha Pharisiénèd lan a gùeuiér,
rac golhein e ret en dianvez ag er chopinn hag er plad,
mæs en diaharh e zou lan a laeronci hag a loustri.

26 Pharisiénèd dall, golheit de guetan en diabarh
ag er chopinn hag er plad, aveid ma vou ehué guen en
dianvez.

27 Goah t'oh, Scrihed ha Pharisiénèd; dré ma oh
haval doh béieu gùennet, péré a zianvez en hum zisco
caër d'en dud, mæs péré én diabarh e zou lan a
esquern tud varhue hag a hep hreignadur.

28 El-cé hui ehué, én dianvez, en hum zisco divlam
d'en dud; mæs én diabarh oh lan a gùeuiér hag a
fallenté.

29 Goah t'oh, Scribed ha Pharisiénèd lan a guenier; hui péré e zaue béieu er brofædèd hag e gingl er béieu en dud divlam,

30 Hag e laret: Mar vehemb bet én amzér hun taden ne vehemb quet bet lodèc guet-hai éu goaid er brofætèd.

31 El-cé, baèh test d'oh hui hou ç'hunan penaus hui e zou bugalé er ré ou dès lahet er brofætèd.

32 Hag é-oh deid de lannein er vuzul hou taden.

33 Aeron, rumad en aeron-viber! penaus é tehet-hui tré varn en Ihuern?

34 Dré-zé, chetu é han de gasse d'oh profætèd, ha tud fur, ha Scribed; ha bout e vou a nehai lod e laquehet d'er marhue ag er groéz, lod aral e vou dispennet a dauleu én hou synagogueu ha casseit dré-z-oh a gær de gær;

35 Eit ma couéhou arh-n-oh ol er goaid divlam e zou bet scùillet arh en douar, a houdé hani en dén glan Abel, bet hani Zachari, mab Barachi, e hoès lahet étré en Ty-Doué hag en autær.

36 E guirioné m'el lare d'oh, quement-cé ol e gouéhou arh er rumad-tud-men.

37 Jerusalem, Jerusalem, péhani e laqua d'er marhue er profætèd, hag e zismante a dauleu-mein er ré e gonz doh-oh a me ferh, guet a huéh en e mès-mé vennet

dastum hou pugalé, avél ma tastum ur yar hi foussinet, idan hi divasquel ! ha ne hoès quet vouiet séntein.

38 Imber, hou ty e zei de vout ul léh dézézet.

39 Rac el larein e rau d'oh n'em guélchet mui bet en dé ma larehet: Revou mélet en hani e za é hanhue en Eutru Doué.

## PENNAD XXIV.

HA Jesus e yas er mæz ag en Ty-Doué. Hag é zisciplèd e dostas, aveid discoein dehou er vangocrieu tro-ha-tro d'en Ty-Doué.

2 Mæs Jesus e laras dehai: Ha guélet e ret hui en ol treu-zé? E guirioné m'el lare d'oh, ne chomou quet a-men mein arh vein; discarret ol e véint.

3 Hag él ma oé Jesus azéet arh er mané a Olivèd, é zisciplèd e dostas tehou é-cuh, én ul laret: Laret t'emb pegourz e tigoéhou en treu-zé, ha doh péh arrès e vou hanàuet hou tonnediguéah ha tu dehuéhan er bedmen.

4 Ha Jesus e laras tehai: Dihoallet a vout lorbet dré unan benac.

5 Rac calz a dud e zei ém hanhue, hag e larou: Me zou er Hrouist, hag ind e hounïou hilleih.

6 Hui e gleuou ahué conz a vrézélieu, a drous hag

a zispeah; mæs dihoallet a hum lorbein rac ret-é ma tigoëhou en treu-zé, mæs ne vou quet hoah azé vou en tu dehuéhan.

7 Rac guélet e vou e seuel pobl éneb de bobl, ranteleah éneb de ranteleah, ha bout e vou bocenneu, queltri, ha creineu douar é calz a léhieu.

8 Hag ol en treu-zé ne veint meid er pén quetan ag er poénieu.

9 Nezé e vehet laqueit étré deourn en dud a varn de vout ansquinet; ind hou laqnei d'er marhue; ha hui e vou casseit gued ol er boblen dré en arben a me hanhue.

10 En amzer-zé bont e von ré hag e gavou arbennen-a-lam, hag e goéhou, ha ne vou étré-z-hai uameid caz ha ivi.

11 Ha donnet e hrei calz a fall brofœtèd péré e houniou hilleih a dud.

12 Ha rac ma vou cresquet er fallanté, caranté e hoennei é calon ur lod caer a dud.

13 Mæs en hani e zalhou mad bed en tu dehuéhan, e vou salvet.

14 Hag en aviel-men ag er Ranteleah e vou perdéguet dré er bed ol, eid testoni d'en ol bobleu; ha nezé e tei en tu dehuéhan.

15 A pe hnélehet él léh santel en treu blaouahus a héré en dès conzet er Profæt Daniel, en nemb e leine, houyéet.

16 Er ré e vou nezé ér vrô a Jude, téhéent ar er manéieu;

17 En nemb e von arh en douén ne zischennéet quet eit quemér nitra en é dy;

18 Hag en nemb e vou er mæzeu ne zistroéet quet d'er gær, ein gusquein é zillad.

19 Mæs goah d'oh er groagué e vou brazès pé maguerésed én amzér-zé!

20 Pedet enta en Eutru-Doué eid ne vehet quet ret de déhe d'er gonian, pé d'ur sadorn.

21 Rac nezé er gloès e vou quen hras, ma nen dès chet a bet houdé en pen-quetan ag er bed hani haval doh-t'hi, ha ne vou birhuiquin.

22 Hag a pe ne vehé quet berrcit en déieu-zé, hanni ne vehé salvet, mæs berrcit e veint dré en arben ag en inéanen difforhet.

23 Mar lare d'oh, nezé unan benac é ma er Chrouist a-men, pe é ma a-hont, n'er hredet quet.

24 Rac guélèd e vou fall Christèd, ha fall profætèd péré e hrei burhudeu quen sonéhus me lorbahent, pe vehé guellus, en meannen difforhet.

25 Me gonz a quement-cé, é courz.

26 Mar vé laret t'oh enta: E ma en distrò; ne yet quet d'ino, é ma a-men, él léh cuhettan ag en ty, ne grédet quet.

27 Rac er Chrouist e zei él ur vrogonen péhani e ride a zoh er saue-hiaul d'er huh-hiaul: él-cé e vou donnedigueah Mab en Dén.

28 Ne vern mén e vou er horv, ino en hum dolpou er spalhoéri.

29 Arlerh en deieu-zé a gloés, en hiaul e zei de vout tihoél, el loér e vou hemb splandér, er stirèd e gouéhon ag er Nean, rac er nerh ag en Nean e vou hransellet.

30 Nezé e vou guélet é splannein én aibre arresieu Mab en Dén, ha quentéh e vou cleuet gued en ob pobleu ag en douar clemmeu hirvoudus, hag e vou guélet Mab en Dén é tonnet arh er hogus gued un nerh hag ur vrastæd vras.

31 Ean e zaveiou é Ælèd péré, dré er sôn selintin ag er binieu, e dolpou er ré difforhet ag er puar horn ag er bed, ag er pén ag en Nean bed en arall.

32 Bremen disquet ul lavar-cuhet ag ur figuézen; A p'en dé hoah tinér é barreu hag en hum laqua en déliàu sapein, hui e houér é vé tost en han.

33 El-cé ehué, a pe huélehet ol en treu-zé, gouyet
é vou tost Mab en Dén, bag é vou é toul eu ôr.
34 E guirioné m'el lare d'oh: Ne drémenou quet er
rum tud-men, ne vou digoéhet ol en treu-zé.
35 En Nean hag en douar e drémenou, mæs me
houzen ne drémeneint quet.
36 Mæs aveid en dé hag en amzér-zé, ne houér dén
nag en Ælèd en Nean, meit me Zad hemb-quin.
37 Hag él me oé en déieu Noé, él-cé ehué e digoé-
hou de zonnediguéah Mab en Dén.
38 Rag él én déieu araug en deur bras en dud e
zaibré hag e ivé, e ziméié bag é hré diméieu, bet en dé
ma yas Noé én aréh.
39 Hag ind ne hanàuas quet en deur vras, quênt ne
zas ha ne gassas en ol er guet-hi; él-cé ehué é digoéhou, de
zonnediguéah Mab en Dén.
40 Nezé e vou deu én ur parq; unan e vou que-
méret hag er guilé e vou lézet.
41 Dihue e vou, é valein en ur vélin; unan e vou
queméret ag en arall e vou lézet.
42 Rac-cé beah ar hou coard, rac ne houyet quet
de béh ær é teli en Eutru donnet.
43 N'en dé guir penaus pe houyéhé en Pentiec de

béh ær é teli donnet, ean e vehé arh é hoard, ha ne lausquehé quet é dy de vout toullet?

44 Hui e zeli enta hum derhiel perpet reih, rac ne houyet quet pegourz e teli Mab en Dén donnet.

45 Pihue enta e zou er méhuel fur hag a squian vad, péhani en dès é Eutru carguet a é tyagueah, eit rein de gourz de beb unan é vouit?

46 Eurus é er méhuel-zé, mar er have é Eutru, a pe zei én drô, é hobér él-cé.

47 E guirioné, m'el lare d'oh, ean e hrei d'er méhuel-zé garg arh ol é zanné.

48 Mæs mar d'e ur méhuel fall, péhani e lare én é galon: Dalein e hra m'Eutru de zonnet.

49 Hag hum laqua de scoein quet é gen-vehuélion, ha de daibrein, ha de ivein guet méhuerion.

50 Eutru er méhuel-zé e zei d'en dé ne hortou quet, ha d'en ær ue honyou quet.

51 Hag er rannou hag el laquei é lod guet en dud lan a guenûer: Iuo e vou clemmen hirvoudus ha tarhe-reah-dent.

## PENNAD XXV.

NEZÉ Ranteleah en Nean e vou haval doh déc gùerhiès peré, goudé en dont auzet ou g'évliérieu, e yas én arhen d'en eu briéd.

2 Mæs puemb a nehai e oé amoèd, ha puemb arall e oé fur.

3 Er ré amoèd e guemérás ou ç'évliérieu hemb quemér évle guet-hai.

4 Mæs er ré fur en ur guemér ou ç'évliérieu e gueméras ehué évle én ou listri.

5 Hag él ne zé quet bean er prièd, ind e gouéhas én ur morgousquèd e zas quênt pell de vont pomér.

6 Mæs ardrô creis noz e oé bet cleuet ur voéh é laret: Chetui er prièd é tonnet, quêrhet én arben dehou.

7 Quentéh ol er guèrhiésèd-zé e sàüas, hag e anzas ou ç'évliérieu.

8 Hag er ré amoèd e laras d'er ré fur: Reit t'emb ag hou ç'évle, rac quênt pell é vou lahet en tan én hun évliérieu.

9 Mæs er ré fur e laras tehai: Gued eun n'hur behé quet erhoalh aveid omb hag aveid oh, quêrhet quêntoh de dy er varadision ha prenet guet-hai.

10 Mæs épad ma yént de brenein e tas er prièd; hag er ré anehai e oé daré e yas quet-hou é sal en æred, ha nezé e oé bet cherret en ôr.

11 Neoah er guèrhiésèd arall e zas ehué, hag e laras: Eutru, Eutru, digueoret t'emb.

12 Mæs er prièd e laras: M'el lare d'oh guet guirioné, n'hou ç'hanàuan quet.

13 Béet enta arh hou coard, rac ne houyet quet nag en dé nag eu ær, é péhani e tei Mab eu Dén.

14 Rac haval é zoh un den e yé d'ur vrô pell hag e galhuas é vehuélion hag e laquas é zanné étré hou deourn.

15 Ha de unan ean e hras puemb taland, d'un arall deu, unan hemb quin d'en drivêd, de heb unan revé é guellond, hag e yas é hent quenteh.

16 Nezé en hani en doé digueméret er puemp taland e yas hag hou laquas é marhadeu, hag e hounias puemp arall.

17 En hani en doé digueméret den talant, e hras en haval dra, hag e hounias deu arall.

18 Mæs en hani en doé bet meid unan, e yas de grouizein en douar, hag e guhas ino argant é Eutru.

19 Pell goudé eutru er méhuél-zé e zas en drô, hag e hras dehai dacor ou hont.

20 Hag en hani en doé digueméret puemp taland e zas hag é zigassas puemp taland arall, én ul laret: Eutru, puemp taland hui hon poé laqueit étré men deourn, chetu hoah puemp arall e m'es gonniet.

21 E eutru e laras dehon: Ervad, méhuel mad ha perhuêh, rac ma oh bet mad e treu distér, m'hou laquei ardro treu brassoh, quêrhet é léuiné hou ç' eutru.

22 En hani en doé bet deu táland e zas ehué, hag e laras: Eutru, deu taland hui hou poé reit d'eign, chetu deu taland arall e m'ès gouniet orhpen.

23 E eutru e laras dehou: Ervad, méhuel mad ha perhuêh dré ma oh het mad arh treu distér, m'hou laquei ardrô treu brassoh, quêrhet é léuiné hou ç' eutru.

24 Mæs eu hani en doé diguemêret un taland hemb quin e zas ehué hag e laras: Eutru, gout e bran penaus é oh un dén didruhé péhani e véd é léh é péhani ne hoès chet hadet, ha péhani e tastum é léh ne hoès chet streâuet.

25 Hag e tas eun t'eign, hag e m'ès cnhet hou taland én douar: chetu e ran d'oh en drô er péh ag e zou d'oh.

26 Mæs é eutru e laras dehou: Méhuel fall ha didalvé, hui e houyé penaus e védan é léh é péhani ne m'ès chet hadet, ha penaus e tastuman é léh é péhani ne m'ès chet streâuet.

27 Rac-cé hui e telié rein me argant d'er varadision argant, hag a pe vehen deit, m'em dehé tennet me argant guet en dra benac orhpen.

28 Lamet enta en taland a guet-hou, ha reit ean d'en hani en dés dêc talant.

29 Rac dé bep hani en dès e vou reit, hag en dou

calz; mæs de nemb n'en dès chet, e vou lamet a guet-hou er péh en dès.

30 Ha taulet er méhuel didalvé-ré én tihoélded a zianvés: Ino e vou clemmeu hirvoudus ha tarhereah-dént.

31 Mæs pe zei Mab en Dén en é vrastrèd hag en ol Æled guet hou, nezé ean e azéou ar gadoér é vrastæd.

32 Hag en ol bobleu e von dastumet dirac-t-hou, hag ean e rannou en eil doh er guilé, él me ranne er bugul en devèd a zoh er gèvre.

33 Hag ean e laqueu en devèd a zéheu dehou, hag er gèvre a glei.

34 Nezé er Roné e larou d'er ré e vou a zéheu dehou: Deid hui, re benniguet guet me Zad, bieuet er Ranteleah e zou bet stallet aveid oh a houdé croué-digueah er bed.

35 Rac nan e m'ès bet, ha hui e hoès reit t'eign de zaibrein; séhet e m'ès bet, ha hui e hoès reit t'eign de ivein: hemp ty e oén, ha hui e hoès mé digue-méret;

36 Nuéh e oén, ha hui e hoès me gusquet; clan e oén, ha hui e zou deit d'em guélet; ér rangenneu e oén dalhet, ha hui e zou deit d'em gavouét.

37 Nezé er ré divlam e larou dehou: Eutru, pegourz hun nès-ni hou huélet é gavouét nan, hag hun nès reit de

zaibrein d'oh; pé é gavouèt séhed, hag hun nès reit de ivein d'oh?

38 Ha pegourz hun nès-ni hou huélet hemb-ty, hag hun nès hou digueméret; pé nuéh, hag hun nès hou huisquet?

39 Ha pegourz hun nès-ni hou huélet clan pé dalhet ér rangenneu, hag omp deid d'hou gavouèt?

40 Hag er Roué e larou dehai: E guirioné e laran d'oh: dré ma hui e hoès groeit quement-cé de unan ag er ré vihanan-men a me vredér, hui e hoès groeit quement-cé d'eign-mé.

41 Nezé ean e larou ehué d'er ré e vou a zorn cleï: Quérhet quit, tud milliguet, quérhet d'en tan padus de virhuiquin, péhani e zou bet auzet aveid en Diaul hag é Æled.

42 Rac uan e m'ès het, ha hui ne hoès chet reit t'eign de zaibrein; séhet e m'ès bet, ha hui ne hoès chet reit t'eign de ivein.

43 Hemp-ty, e oén, ha hui ne m'ès chet digueméret; nuéh e oén, ha hui ne m'ès chet guisquet; clan on bet ha dalhet ér rangenneu, ha hui n'oh quet deit d'em guélet.

44 Nezé ind ehné e larou dehon: Eutru, pegourz hun nès-ni hou guélet de gavouèt nan, pé séhed, pé hemb-ty, pé nuéh, pé clan, pé dalhet ér rangenneu, ha n'hun nès chet groeit mad t'oh?

45 Nezé ean e larou dehai: E guirioné m'el lare d'oh, penaus quement gueh ha hui n'hoès chet groeit quement-zé é quéver unan ag er zistéran ag er ré-men hui n'hoès chet é groeit ém héver.

46 Hag er ré-men e yei quit ér malloh padus de virhuiquin, mæs er ré divlam e yei ér vuhé padus de virhuiquin.

## PENNAD XXVI.

HA goudé m'en doé Jesus per-laret en ol treu-zé, e laras d'é ziscipléd:

2 Gout e ret penaus e vou Pasq idan deu zé, ha Mab en Dén e vou laqueit étré deourn er béhérion eit bout staguet arh er groèz.

3 Nezé er Pen-Vêlean hag er Ré-Quetan ag en Dud hum dolpas é ty er Bêlêg-Vras, hanhuet Caïphe:

4 Eit devis étré-z-hai penaus donnet de hén a guemér Jesus hag el laquat d'er marhue.

5 Mæs e larent-ind, n'er hemèramb quet épad er gouïl, gued eun n'hum sãuhé en dud inep-t-emb.

6 Mæs el ma oé nezé Jesus é Bethani, é ty Simon el lovr.

7 Ur voès e zas d'er havouèt gued ur lestr guen-can

carguet a lezeu frond huék, ha talvondus hras, hag er seuillas arh é ben a pe oé doh taul.

8 Quement-cé e zispligeas d'en disciplèd: Perac, e larant-ind, turel tren él-cé de goll?

9 Guell e vehé het guerhein kir er lezeu-zé, ha rein é huerh d'er beurerion.

10 Mæs Jesus péhani e hanäué ou chongeu e laras dehai: Perac e ret-hui poén d'er voès-cé? un dra vad hi dès groeit ém héver.

11 Rac bout e vou perpet peurerion én hou mesq, mæs mé ne vein quet attàu guet-n-oh.

12 Hag, rac ma telian bout laqueit en douar, hi en dès seuillet arh me horv er lezeu-cé, aveid me lienein.

13 E guirioné, m'el lare d'oh, ne vern é péh léh e vou perdéguet en aviel-men, conzet e von gued méledigueh eid er voès-cé ag er péh hi dès groeit.

14 Nezé unan ag en euzec apostol hanhuet Judas Iscariot, e yas de gavouèt er Pen-Vélean;

15 Hag e laras dehai: Petra e rehet-hui d'eign, ha m'el laquon étré hou teourn? Hag ind e guenias dehou eit quemeut-cé tregont péh argand.

16 Hag a houdevéh ne glasqué meid en tu d'el laquat étré ou deourn.

17 Mæs d'er hetan a zéieu Pasq, en disciplèd e zas

de gavouèt Jesus, hag e laras dehou: Men é vennet-hui
ma campennehemh er péh e zou de vout groeit eit gobér
er Pasq.
18 Ha Jesus e laras tehai: Quêrhet é kær de dy
ean-a-ean, ha laret dehou: En Eutru e lare d'oh, tostad
e ra m'amzér, en hou ty é tan d'hobér er Pasq guet men
disciplèd.
19 Hag en disciplèd e séntas doh Jesus hag e stallas
er Pasq.
20 Quentéh el noz, ean hum laquas doh taul gued é
zeuzée disciplèd.
21 Hag a pe oént é taihreiu, ean e laras dehai:
E guirioné m'el lare d'oh, unan a han-oh em gùerhou.
22 Er gonz-cé e ó bet un tarh calon aveit hai; ha
peb unan a nehai e houlennè guet-hou: Eutru, ha mé-é?
23 Ha Jesus e laras: Eu hani e laque é zeourn guet-
n-eign ér plat, henhéh é em gùerhou.
24 Mab en Dén, aveit guir, e ya quit, revé mei
scrihuet; Mæs goah d'en dén guet péhani e vou gùerhet
Mab en Dén: guell vehé bet d'en dén-zé ne vezé bet
biscoah ganet.
25 Nezé Judas péhani e hùerhas anehou, e houlennas
chué: Eutru: ha mé-é? Jesus e laras: Hui e hoès el
laret.

26 Neoah é pad er goén, Jesus e gueméras bara, er bennigueas, en torras e tameu, hag er hras d'é zisciplèd, én ul laret: Queméret ha daïbret: En dra-men zou me horv.

27 Nezé én ur guemér er halice, ean e drugaréquas é Dad, hag er henias dehai, én ul laret: Ivet ol a nehou.

28 Rac en dra-men e zou men goaid, er goaid ag en testamant neuhé, péhani von scuilled eid hilleih, eit ma vou distollet dehai ou féhedeu.

29 A vremen larein e ran d'oh, penaus ne ivein quet mui ag er fréh-zé ag er huiniêg, bet en dé m'en ivein guet-n-oh-hui a nehué é Ranteleah me Zad.

30 Hag arlerh er ganen e drugaré, ind e yas ar er Manné Olived.

31 Nezé Jesus e laras dehai: Ol é gavehet en arben-a-lam hineah dré en arben a me ç'hanhue. Rac scrihuet-é: Me scoei er bugul, hag en devèd e yei de bep tu.

32 Mæs gondé ma vein saüet a varhue de vihue me yei en hou raug d'er vrô a Galile.

33 Nezé Pierre e laras: Hag e gavehent ol er réral en arben-a-lam dré en arben a hou çhanhue, eid on mé, birhuiquin n'en gavein hanni.

34 Jesus e laras dehou: E guirioné, m'el lare d'oh:

Hineah, quênt ma gannou er hog, hui em nahou dré dair guéh.

35 Quentéh Pierre e laras: Hag é vehé ret t'eign merhuel guet-n-oh, é guirioné n'hou nahein birhuiquin. Hag en ol disciplèd e laras él d'hou.

36 Nezé Jesus é yas guet-hai én ul léh hanhuet Gethsemani, hag ean e laras d'é zisciplèd: chomet a-men é pad ma hein un tamicg a dû eid gobér me feden.

37 Ean e gueméras guet-hou Pierre ha deu vab Zebede, hag ean e goéhas én ur gloès hag én ur dristediguéah vras.

38 Nezé ean e laras: Glaharus é m'inean bet er marhue: chomet a-men, dihousquet caer guet-n'eign.

39 Ean e bellas un tamicg doh-t-hai, hag e hum daulas arh é tâl doh en donar eit pedein, én ul laret: Me Zad, mar dès tu, pelleit er halice-zé doh-eign: mæs neoah ne veèt quet groeit revé me vennediguéah, mæs revé hou ç'hani.

40 Ean e yas arlerh de gavonèd é zisciplèd, hag él m'on gavas cousquet, ean e laras de Bierre: Petra, ne hoès quet guellet bout dihousquet él d'eign en æriad?

41 En u'hum dalhet dihousquet ha pedet eit ne

gouéhahèt quet én goal-chougeu. Rag er sperèd e zou
bean, hag er hicg e zou goann.
42 Ean a bellas doh-t-hai a neuhé, hag e hras er
beden-meu: Me Zad, mar d'é ret ma ivein er halice-
men, hou vennedigueah revou groeit.
43 Ean e zas en dró devad é ziscïplèd, hag ou havas
hoah cousquet; rac béet oé ou deulegad gued er hous-
qued.
44 Mæs can ou lausquas, hag hum dennas eit pedein
un dairvèd guéh, éu ul laret eu haval couzeu.
45 Nezé ean e zas de gavouèt é ziscïplèd, hag e laras
dehai: Cousquet bermen ha dischuéhet. Chetu digo-
éheïu e hra en ær, hag é ha Mab en Dén de vout laqueit
étré deourn er béherion.
46 Sàüet, damb, tost e eu hani em gùerhou.
47 Ne oé quet hoah laret é gonz a pe tas Judas,
unan ag en euzéc, ha guet hou un nivéh a dud guet
gleanniér ha bihiér, digasset a berh er Pen-Vélean hag
aberh er Ré-Guetan ag en Dud.
48 Mæs en hani e hùerhas anehou en doé reit dehai
er merche-men, én ul laret: Eu hani ma voquein
dehou, henneh-é, croguet en hou.
49 Quentéh, ean e dostas de Jesus, éu ul laret;
Beah yah, Eutru: hag ean e voquas dehou.

50 Ha Jesus e laras dehou: M'ami, de betra é ohhui deit é-men? Nezé ind e dolpas tro ha tro dehou, e groguas én hou, hag en dalhas.

51 Mæs unan ag er ré oé guet Jesus, e dennas é glean, hag e drohas scoharn unan e dud er Bêlêg-Bras.

52 Nezé Jesus e laras dehou: Chairret ou clean én é léh, rac a guement hum chervige ag er glean, e varhuou dré er glean.

53 Ha credein e ret-hui n'ellan quet pedein me Zad, hag aben eau e zigasseheé d'eign orhpen deuzéc rumad Æled?

54 Penous ente e vou er scritur laquet de vont é guirioné, e p'en dé merchet é-teli hont él men?

55 Nezé Jesus e laras d'er vanden tud-cé: Deit oh d'em hemér guet gleanniér ha bihier, él pe vehen ul laer. E oén hamdé en hou mesq e pe berdégué én Ty-Doué; ha ne hoès quet laqueit dorn ar-n-han.

56 Mæs quement-cé n'en dé bet digoéhet meit eit ma vou laquet de vont é guirioné er péh en dès laret er hrofædèd. Quentéh é zisciplèd en delézas, hag e déhas.

57 Hag en dud en doé queméret Jesus er hassas nezé de dy Caïphe er Bêlêg-Bras; ino e oé tolpet er Scribed hag er Ré-Hen ag en Dud.

58 Pierre en hélias e ziabel bet porh er Bêlêg-Bras,

è péhani é yas abah hag e chonquas gued er mehuélion, eit guélèd péh tro e guemérehé en treu-zé.

59 Neoah Pen-Vélean, hag en ol Sanhedrin e glasqué ur destoni cazus benac enemb de Jesus eid el laquat d'er marhue.

60 Mæs ne gavent hanni, deusto neoah me oé deit hilleih a testeu cazus. Mæs én dehuéhan-tu e tas den hag e laras:

61 En den-zé en dès laret: Me elle dismantein en Ty-Doué, hag er hleuiat arré é corv tri dé.

62 Nezé er Bélég-Bras e zàuas hag e laras dehou: Ne laret-hui nitra d'er péh e lare en dud-cé inemh d'oh?

63 Mæs Jesus ne sammé gricq. Nezé er Bélég-Bras e laras dehon: Me hourhemenne d'oh, aberh er gûir Doué, laret t'emb ha hui-é er Hrouist, mab Doué?

64 Jesus e laras dehou: Hui el lare: ha neoah m'el lare d'oh, é huélehet un dé Mab en Dén azéet en tu déheu de vrastéd Doué, é tonnet arh er hogus ag en Nean.

65 Nezé er Bélég-Bras e ringuas é zillad, én ul laret: Touet en dès; de betra hun nès ni hoah hoant a desteu? Clevet e hoès en tonercah.

66 Petra e chonget-hui a zivout quement-cé? Talvout e hra er marhue, e larant ol.

67 Quentéh é oé bet scopet en é zrem; scoeit a daulen dourn, hag ur ré benac hum laquas d'er jottadein én ul laret:

68 Chrouist, Profæt, diougan pihue en dès ha scoeit ?

69 Neoah Pierre e oé attàu azéet er mæz ag er porh; nezé ur vatéh e dostas dehou, én ul laret: Hui e oé ehué guet Jesus a Galile.

70 Mæs ean en nahas dirac en ol, én ul laret: Ne houyan quet petra e laret.

71 Ha pe dremené dré en ór, ur vatéh aral en guélas, hag e laras d'er ré e oé ino: Hinnéh oé ehué guet Jesus a Nazareth.

72 Pierre en nahas eid en eilvèd guéh, hag e doutas n'en hanàué quet.

73 Un herradicg arlerh, er ré e oé ino hum dolpas tro-ha-tro de Bierre, hag e laras dehou: E gririoné, hui e oé ehué quet en dud-zé, rac hou lavar en disco réh-mad.

74 Nezé hum laquas de goal-bedein ha de douïein ne hanàué quet en den-zé, ha quentéh er hog e gannas.

75 Rac-tal, e tas chonge de Bierre ag er pêh en doé laret Jesus dehou: Queênt ma cannou er hog, hui en nahou dré dair guéh: hag ean e yas quit er mæz, en dar én é zeulegad, hag ur glahar huerve én é galon.

## PENNAD XXVII.

QUENTÉH el mitin, ol er Pen-Vêlean hag er Ré-Quetan ag en Dud e zalhas conzeu étré-z-hai inep de Jesus, eid il laquat d'er marhue.

2 Hag ind e hras eu arieiu hag er hasse dirac er Goarnour Ponce-Pilat.

3 Nezé Judas péhani en doé guêrhet anehou, é huélet e oé barnet, e sãnas quæ huerve én é galon, hag ean e zaccoras d'er Pen-Vêlean ha d'er Ré-Quetan ag en Dud, en tregond péh argand,

4 En ul laret: Péhed e mès é huerhein er goaid divlam. Hag ind e laras dehou: Petra e vern d'emb-ni? En dra-zé e zell doh-oh.

5 Nezé Judas e daulas en argand én Ty-Doué, hag e yas d'hum grouguein.

6 Mæs er Pen-Vêlean e hras chairrein en argand-cé, hag e laras: Ne ellamp quet el laquet én trézol dré ma oé guérh er goaid.

7 Rac-cé arlerh en dout hum gonzet, ind e hrenas gued en argant-cé parq ur podér, eid béhéin en dud a zianvez.

8 Eit quement-cé, er parq-zé zon hoah hinihue en dé hanhuet Halcedama, de laret-é, Parq er goaid.

9 El-cé é oé bet laquet de vout é guirioué er gonzmen ag er Profæd Jeremi: Chairret ou dès en tregond péh argant, peré e oé guerh en hani e zou bet prizet ha güerhet dré vugalé Israel.

10 Ha preuet ou dès guet hai parq ur podér, revé meu dès en Eutru Doué er gourhemennet t'eign.

11 Jesus enta e oé bet casset dirac er goarnour, péhani ou atterças él-men: Hui-é Roué er Juived? Jesus e laras dehou: Hui el lare.

12 Deusto d'er péh e laré inep dehou er Pen-Vêlean, hag er Ré-Guetan ag en Dud, ne zeuhanteras güir er bed.

13 Nezé Pilat e laras dehou: Ne gleuet hui er péh e lare en dud-cé inep d'oh?

14 Mæs Jesus ne sannas grieq; er péh e hras d'er goarnour bout souëhet bras.

15 Mæs er gustum oé de ouil Vasq ma rezé er goarnour é zistao d'en hani ag er brisonerion e venné d'en dud.

16 Bout e oé nezé ér rangenneu un déu goal-vrudet hanhuet Barrabas.

17 El ma oé tolpet en dud, Pilat e laras dehai: Péhani e houlennet-hui ma lausquein d'oh, Barrabas pé Jesus e zou hanhuet er Hrouist?

18 Rac ean e houyé e oé dré caz en ou doé el
laqueit étré e zoourn.

19 Ha pe oé azéet arh é gadoér a varnedigueah, é
voés e gassas de laret dehou: Ne péet nitra d'hobér
guet en dén divlam-zé; rac poéniet vras on bet hinihue
dré un huné ag é zivout.

20 Mæs er Pen-Vêlean hag er Ré-Gouh e bounias
arh en dud de houlenne Barrabas, ha de goll Jesus.

21 Er goarnour e laras enta dehai: Péhani ag en
deu-zé e vennet-hui ma vou lausquet d'oh? Barrabas,
e m'ind-i.

22 Petra e rein-mé enta, emé Pilat, a Jesus e han-
bnér er Hrouist? Revou staguet arh er groéz, e m'ind-i,
d'ur voéh.

23 Péh droug en dès ean groeit, emé er goarnour?
Mæs ind e huidé mui-oh-mui, én ul laret: Revou
staguet arh er groéz.

24 Pe huélas Pilat penaus ne hounié nitra, mæs e
cresqué goah-ar-hoah er saffar, e hras digasse deur, hag
arlerh en dout golhet é deourn dirac en dud, ean e laras:
Eid on mé me zou divlam a varhue en dén-glan-zé: eid
oh-hui, guélet er péh e hoès d'hobér.

25 Quentéh ind e laras ol: Déêt é oaid de gouéh
arh-n-omb hag arh hur bugalé.

26 Nezé ean e lausquas dehai Barrabas: Ha goudé en dout groeit scourjein Jesus, ean el laquas étré ou deourn eit bout staguet arh er groéz.

27 Brezélion er goarnour e gassas nezé Jesus d'er Prétoër, hag hum dolpas ar en dró dehou en ol vresélion.

28 Ha goudé en dout ean dihusquet, ind e daulas arh é zicoai ur vantel ru-tan.

29 Nezé ind e hras ur curunen spern, hé laquas arh é ben, guet ur gorzen én é zourn déheu. Ind e stouyé arh ur glin dirac-t-hou, hag e hré goab anehou, én ul laret: A d'oh, roué er Juived!

30 Ind e scopé ehué en é zrem, e guemeré er gorzen e oé én é zourn, hag guet-hi, ind é scoé arh é ben.

31 Arlerh en dout ean él-cé ansquinet, ind e lamas a ziar é zicoai er vantel ru-tan hont, e husquas dehou é zillad, hag er stleigeas guet-hai, eit bout laqueit arh er groéz.

32 En ur lemel a gaer, ind e gavas un dén a Cyren, hanhuet Simon, hag e hras dehou dougue croéz Jesus.

33 Ha pe oént deid él léh hanhuet Golgotha, de laret é, Calvér,

34 Ind e guenias dehou d'ivet guin ha vistre caijet, mæs Jesus ue ras meid en tanhouad.

35 Goudé m'en doé ean staguet arh er groéz, ind e deunas d'er billeu é zillad, eid ou rannein étré-z-hai, eit ma vehé laquet de vout é guirioné er houzeu-men ag er profæt: Rannet ou dès men dillad étré-z-hai, ha tennet ou dès me sai d'er billeu.

36 Nezé ind e azéas ino eid er goarn.

37 Laqueit e oé bet ehué drest é ben, eit discoein perac e oé bet varnet, er guiriou-men: HENNEN ZOU JESUS, ROUÉ ER JUIVED.

38 Staguet oé bet hoah guet hou den laër, unan en tu déhou, hag en aral en tu clei dehou.

39 Hag er ré e dremené dré ino goal-conzé guet hou én hur heigeal ou fén.

40 En ul laret: Hama, té péhani e zismante en Ty-Doué, hag er sâüe arré é corv tri dé, hum zistac té bermen; mar dous Mab Doué, dischenne ag er groéz.

41 Er Pen-Vèlean, gued en Dud ag er lézen, hag er Ré-Hen e ré ehné goab anehou én ul larct:

42 Diboéniet en dès er ré rall, ha ne elle quet hum distac é-hunan. Mar dé er roué a Israel, dischennéet bermen ag er groéz, ha ni e gredou én-hou.

43 Ean e fi é Doué: Mar en dès Doué caranté doh-t-ou, Déet d'en distaguein bermen; rac laret en dès: Me zou Mab Doué.

44 El laeron oé staguet a beb tu dehou, e hré ehué dehou en haval rehréchen.

45 Mæs a houdé en huéhvèd ær bet en nàuvèd, ol en douar oé bet goleit a dihoeldæt.

46 Hag ardro en nàuvèd ær, Jesus e lausquas un taul vouéh, én ul laret: *Eli, Eli, lamma sabacthani!* de laret-é: Men Doué, men Doué, perac en e hoès hui men déléset?

47 Ur ré benac ag er ré oé ino e laras diarben er honzeu-zé: Ean e houlenne Eli.

48 Quentéh unan anehai e ridas de glubein un tam spoué é guin-trinq ha guet ur gorzen er sàuas betic é veg.

49 Mæs ol er ré ral e laré: Gorteit de houd ag ean e zei Eli d'en distaguein.

50 Nezé Jesus e lausquas hoah un taul vouéh, hag e hras é speréd.

51 Ha chetu er gouil ag en Ty-Doué e ringuas é deu dam ag el lein bed en dias, en douar e greinas, er rihiér e feutas.

52 Er béieu e zigueoras, ha hilleih a gorveu er sænt, péré e oé cousquet e zàüas a varhue de vihue.

53 Ha goudé ma oé saüet Jesus a varhue de vihue, ind e hum ziscoas de galz a dud ér gær santel.

54 Er hantenær hag er ré e oé guet hou é hoarn Jesus é huélein en douar é crenein, hag é huélet er burhudeu-zé, e oé bet scontet, hag e laras: Eu Dén-zé e oé, é guirioné, Mab Doué.

55 Bout e oé ehué ino un nivéh a merhèd péré hum zalhé a ziabel, hag en doé héliet Jesus a zrebi Galile eid en chervige.

56 E mesq péré e oé Mari-Madelen, Mari mam Jaq ha Jojeb ha mam bugalé Zebede.

57 Ardro en noz un dén pinhuic e Arimathi, hanhuet Jojeb, hag e oé discipl de Jesus,

58 E yas de gavouèt Pilat, eit goulenne guet hou corv Jesus. Nezé Pilat e hourhemennas quentéh er rein dehou.

59 Jojeb en distaguas a-z-oh er groéz, el liennas,

60 Hag el laquas én ur bé nehué en doé toullet én ur roh, ha goudé m'en doé rulied ur mein bras, eid stanquein er bé-zé, ean a yas d'é hent.

61 Ha Mari-Madelen, hag ur Vari arall e oé azéet ino étal er bé.

62 En trenoz, péhani e oé er Sadorn, er Pen-Vêlean

hag er Pharisiénèd e hum dolpas é ty Pilat, hag e laras dehou:

63 Entru, deit zou chonge t'emb penaus el lorbourzé a pe oé bihue, en dès laret: E corv tri dé, me zàuou a varhue de vihue.

64 Gourhemennet enta ma vou goarnet er bé abad tri dé, guet eun ne zehé é zisciplèd de laeréin é gorv, ha ne larehent d'en dud, é ma sàuet a varhue de vihue, rac el lorbereah-cé e vehé goah eid er guetan.

65 Pilat e laras dehai: Hui e hoès brezélision, querhet ha goarnet ean d'hou chonge.

66 Ind e yas enta d'er bé, hag er stanquas erhat; Nezé ind e laquas er siel ar er mein e oé doh er golein, ha vrezélision étal d'hou.

PENNAD XXVIII.

PE oé tremened er Sabbat, d'er hetan goulou dé ag er suhun, Mari-Madelen hag ur Vari aral e yas de huélet er bé.

2 Nezé en douar e greinas, rac en Æl, aberh Doué, disquennet ag en Nean, e sàuas er mein hag e chouquas arh nehou.

3 E zrem e luguerné él ur vrogonen, hag é zillad e oé güen él en éerh.

4 Mæs er soudarded e oé ino é goarn en doé bet quement a eun a nehou, ma chomezant hantér varhue.

5 Mæs en Æl e laras d'er merhèd: n'hou péet quet hui a eun, rac me houér é clasquet Jesus péhani e zou het staguet arh er groéz.

6 N'en dé quet mui amen, rac sàüet e a varhue de vihue, el m'en doé laret; deid de huélet el léh ma oé bet laqueit hun Eutru.

7 Ha quêrhet bean de laret d'é zisciplèd penaus e ma sàüet a varhue de vihue; ha chetu eau e vou en hou raug é Galile; ino en er guélehet; chetu laret e mès d'oh.

8 Hag ind e yas bean er mæz ag er hé guet spont, hag ur lehuiné vras, hag ind e ridas de cassein en doaré d'en disciplèd.

9 Ha chetu Jesus e yas d'ou ziamhrougein, én ul laret: Deuéh mad d'oh. Hag ind e dostas, hag e vriatas é dreid, hag en adoras.

10 Nezé Jesus e laras dehai: N'hou péet quet eun, quêrhet ha laret d'em bredér monnet é Galile; hag ino em guélein e reint.

11 Mæs pe oé eit quit er ré-men chetu un nivêh ag er vrezélision e tas é kær, hag e laras d'er Pen-Vêlean quement e oé digoéhet.

12 Hag er ré-men hum dolpas guet er Ré-Gouh ag en dud ha goudé en dout conzet étré-z-hai, e hras calz e argand d'er vrezélision.

13 En ul laret: Laret penaus e ma deid é zisciplèd épad en noz hag ou dés ean laëret, é-qneit ma oèh cousquet.

14 Hag é tehé d'er goarnour cleuein en dra-zé, ni en dalhon dré gaër, hag hou zistaguou.

15 Hag ind e gueméras en argant; hag e hras él me oé het laret tehai: hag er guir-zé e oé hrüdet, hag e bad hoah hinihue é vesq er Juived.

16 Mæs en unëc disciplèd e yas é Galile, arh er manné, arh péhani en doé Jesus gourhemennet dehai en hum gavouèt.

17 Ha pe zas dehai er gùélein, ind en adoras: mæs lod e oé in arvar.

18 Ha Jesus e dostas dehai hag e laras: En ol perh e zou bet reit t'eign én Nean hag arh en donar.

19 Qnêrhet enta; quelenet en ol pohleu, ha hadéet-ind é hanhue en Tad, hag er Mah, hag er Spèred-Glan;

20 Ha desquet tehai miret en ol gonrhemennen e mès reit t'oh. Hag él-cé ehué on guet-n-oh bamdé het en tu dehuéhan ag er hed.

*I certify that this work has been printed for His Highness Prince Louis Lucien Bonaparte, and that the entire impression consists of two hundred and fifty copies, and one on thick paper.*

George Barclay,
23 Castle Street, Leicester Square

